GWALARN
HA KANNADIG GWALARN

# AN TENN AR BARRAD-ERC'H

hervez

POUCHKIN

85
KERZU 1935

# AN TENN
# AR BARRAD-ERC'H

hervez

POUCHKIN

lakaet e Brezoneg Eeun
gant Roparz Hemon

## Roll-geriou

*abadenn*, aventure.
*abadenn-goroll*, bal.
*alter*, délire.
*arem*, bronze.
*archer*, gendarme.
*bilienn-bloum*, balle.
*biza*, viser.
*born*, as.
*kantol*, chandelle.
*kantolor*, chandelier.
*kantved*, siècle.
*karr-stlej*, traîneau.
*kentr*, éperon.
*kerez*, cerises.
*kimiada*, dire adieu.
*kleiz*, craie.
*koronal*, colonel.
*kounnar*, rage.
*darvoud*, évènement.
*donedigez*, arrivée.
*emsavadenn*, rébellion.
*en-dro*, de nouveau.
*eñvor*, souvenir.
*feal*, fidèle.
*gloanadet*, ouaté.
*gwigourat*, grincer.
*gwirion*, véritable.
*halegenn*, saule.
*hikat*, avoir le hoquet.
*houzard*, hussar.
*isletanant*, sous-lieutenant
*yuzeo*, juif.
*malzenn*, flocon.
*mezvier*, ivrogne.
*mourrou*, moustaches.
*pallenn*, tapis.
*pennkêr*, hameau.
*pennhêrez*, héritière.
*pistolenn*, pistolet.
*rañjenn*, rêne.
*riou*, froid.
*skiant-prenet*, expérience.
*skouarnad*, gifle.
*sempla*, s'évanouir.
*siell*, cachet.
*soner*, musicien.
*stalaf*, volet.
*stouv*, bouchon.
*strafuilh*, trouble.
*sugell*, guide, rêne.
*terzienn*, fièvre.
*test*, témoin.
*tonkadur*, destin.
*toupenn*, pompon.
*verstad*, verste (1,07 km.).
*war-bouez*, à force de.

## RAKLAVAR

Diou gontadenn a roomp amañ, hag a vo deut mat, a gredomp, gant ar re a blij d'ezo lenn oberou brasa skrivagnerien ar bed-holl e brezoneg.

An eil gwech eo d'imp embann eun droidigez diouz Pouchkin. Eur gontadenn all, « An Damez a Bikez », hon eus moulet war niverenn 16 « Gwalarn » (Goañv 1928).

Evit ar re n'o deus ket an niverenn-se, lavaromp eur wech c'hoaz ez eo Pouchkin eur skrivagner rusian, a veve e penn-kenta an naontekvet kantved (1799-1837). Anavezet eo evel barz (Rouslan ha Loudmila, Prizoniad ar C'haokaz, Eugen Onegin, ar pez-c'hoari Boris Godounov, hag all), hag evel konter (Merc'h ar C'habiten, Istor Emsavadenn Pougatchov, hag all).

Unan eus ar re genta e voe Pouchkin e-mesk skrivagnerien Europa, da zisplega eun istor en eun doare eeun, hep netra ouspenn ar pez a zo ret. Bez' e voe unan eus ar re genta eta, e-mesk ar gonterien, oc'h anaout e vicher. Diaes eo kavout eur gontadenn dispaket gwelloc'h eget « An Tenn », da skouer.

Yen ha goapaus e chom atao Pouchkin e-keñver an dud hag ar vuhez. N'eo ket, a dra sur, eur skrivagner evit ar c'halonou tener. Ezomm hon eus e Breiz eus ar skridou kalonek-se.

R. H.

# An Tenn

E oamp soudarded, o loja e kêrig Z ... Anaout a rit doare-beva eun ofiser. Diouz ar mintin, labourat war ar vicher, mont war varc'h ; neuze merenn, e ti ar c'horonal pe en eun ti-debri yuzeo ; diouz an noz, eva « punch » ha c'hoari kartou. E Z... n'eus ket a diegez da zegemer an ofiserien ; n'eus ket eur plac'h yaouank da zimezi ; an eil pe egile ac'hanomp a zegemere ar re all en e di, hag eno ne welemp netra nemet hon dilhad soudarded.

Unan hepken eus hor mignoned ne oa ket ofiser. Eun den war-dro pemp bloaz ha tregont e oa. En abeg da se e veze sellet ganimp evel eun den koz. Skiant-prenet en doa, kalz muioc'h egedomp ; hag ouspenn, poueza a rae kalz war hor speredou yaouank dre ma veze peurliesa dihegarat, diaes da blega, ha flemmus e lavarou. Eun dra bennak kuz a oa en e vuhez. Rusian e oa, hervez doare, hag eun ano estren en doa koulskoude. Houzard e oa bet gwechall, hag servijet en doa gant kalon. Den ne ouie perak e oa deut da chom en eur gêrig a netra, e-lec'h ma veve war eun dro evel eur paour hag eur pinvidig. Mont a rae atao war droad, eur goz jakedenn du war e gein, met prest e veze atao da rei da zebri da ofiserien ar rejimant. E gwir ne veze roet nemet daou zoare boued pe dri (ar gegin a veze graet gant eun den bet soudard gwechall), met ar gwin-champagn a rede diharz-kaer. Den ebet ne ouie petra en doa, nag eus pelec'h e tenne e arc'hant, ha den ebet ne grede goulenn outañ. Levriou a oa en e di, levriou diwar-benn skiant ar brezel ha romantou dreist-holl. O fresta a rae a galon vat, ha gwech ebet ne c'houlenne anezo en-dro. Met biskoaz kennebeut ne veze roet en-dro gantañ d'e berc'henn eul levr bet prestet d'ezañ. Pez a gare dreist pep tra a oa tenna gant ar bistolenn. Evel toullou-gwenan e oa mogeriou e gambr gant ar biliennou-ploum en doa sanket enno. Priziusa tra a weled en e di paour a oa eun dastumad stank a bistolennou. A-boan ma c'heller kredi pegen ampart e oa deut da veza. Ha p'en dije kinniget diskar gant eun taol-pistolenn eur berenn diwar dog unan bennak, n'eus den ebet er rejimant ha n'en dije ket lakaet e benn dioustu dirazañ.

Ano a veze graet alies etrezomp eus emgannoudaou. Silvio (evel-se e rin anezañ) ne zigore ket e c'henou neuze. Eur wech e voe goulennet outañ ha beza e oa bet en eur seurt emgann biskoaz. « Ya », emezañ buan, ha netra ken. Ha sklaer e oa e tisplije ar goulenn d'ezañ. Deut oamp da gredi en doa lazet unan bennak ha bet keuz abaoe. A dra sur, ne oa ket aon a oa gantañ. Tud 'zo ha n'eus nemet sellout outo da welout ez int dizaon. Holl e oamp bet souezet gant an dra-se.

Eun deiz e oa eun dek bennak ac'hanomp o verenna e ti Silvio. Evet hor boa evel kustum, da lavarout eo, kalzik. Echu merenn, e c'houlennjomp digantañ aoza d'imp eur c'hoari « bank ». Nac'h a reas pell, rak ne gare ket c'hoari. En diwez e c'hourc'hemennas degas kartou, hag o veza skignet eun hanter-kant a beziou aour war an daol, e kemeras

e lec'h evel « banker », ha ni azezet tro-war-dro. Peurliesa e chome Silvio dilavar e-pad ar c'hoari, hep tabutal gwech ebet. Ma rae unan bennak eur fazi, dioustu e paee ar pez a vanke, pe e skrive ar pez a oa a re. Ni a ouie kement-se hag a leze anezañ da ren ar c'hoari evel ma kare. Met en nozvez-se e oa ganimp eun ofiser, nevez degouezet er rejimant. Hemañ, hep teurel evez, a blegas korn eur gartenn. Ha Silvio ha kemer eun tamm kleiz da reiza ar gont, hervez kustum. An ofiser, o kredi e oa eur fazi, a zisklerias pez en doa graet. Silvio a zalc'has da deurel ar c'hartou. An ofiser, droug ennañ, a grogas en eun tamm lien hag a ziverkas ar gont, a gave d'ezañ e oa bet skrivet a-dreuz. Silvio a gemeras an tamm kleiz hag a skrivas adarre. An ofiser, tommet e benn d'ezañ gant ar gwin, ar c'hoari ha c'hoarzadennou e gamaladed, a gredas e oa bet disprizet. Droug spontus a yeas ennañ. O lakaat e zourn war eur c'hantolor kouevr a oa war an daol, e taolas anezi ouz penn Silvio. A-boan m'en doe hemañ amzer da stoui. Trouz a savas en hor mesk. Silvio a zistouas, ha, disliv e zremm gant ar gounnar, e zaoulagad o flamma, e lavaras :

« Aotrou, it kuit, me ho ped, ha trugarekait Doue, pa 'z eo c'hoarvezet an dra-se em zi ».

Evidomp ne oa arvar ebet eus ar pez a vije da heul, ha kredi a raemp e oa maro dija hor mignon. An ofiser, o vont kuit, a lavaras e oa prest da respont, d'an aotrou « banker » da zibab penaos e-unan. Ar c'hoari a badas c'hoaz eur pennadig. O welout koulskoude ne oa mui mestr an ti re droet e soñjou gant ar c'hartou, ez ejomp kuit, unan war-lerc'h egile, o c'houlenn, en eur vont d'ar gêr, piou a zeuje da gemer lec'h an ofiser pa vije lazet.



Antronoz vintin, er skol-varc'hegez, edomp adarre o c'houlenn ha beo e oa c'hoaz al letanant paour, pa en em ziskouezas e-unan. Lavarout a reas d'imp n'en doa bet kelou ebet digant Silvio. Souezus e kavjomp an dra-se. Ha ni da vont da welout Silvio. Edo er porz o sanka biliennou-ploum en eur born peget war an nor. Eun degemer mat a reas d'imp evel atao, hep ranna ger diwar-benn ar pez a oa c'hoarvezet en derc'hent.

Tri devez a dremenas. Al letanant a oa c'hoaz beo. Goulenn a raemp, souezet-holl : daoust ha n'en em ganno ket ?

Silvio n'en em gannas ket. An daou zen a zisklerias an dra etrezo eun tammig, ha graet e voe ar peoc'h.

Se a voe fall-tre evit Silvio e-mesk an dud yaouank ma oamp. N'eus netra a vez nebeutoc'h pardonet gant ar yaouankiz eget an digalon. Ar galonegez, d'o menoz, eo uhela perz a c'hell kaout eun den, hag eun digarez da gement perz fall en deus. Gant an amzer, evelkent, e voe ankounac'haet an darvoud ha doujet e voe Silvio evel a-raok.

Me hepken ne oan mui goude se evit mont war e dro. Va fenn a oa leun a faltaziou romantel, ha dougettre e oan bet betek neuze da garout an den a oa ken teñval e vuhez, heñvel ouz eun den en eur gontadenn vurzudus. Heñ ivez a gare ac'hanoun. Da vihana, ganin ne veze ket dizeven ha garo evel gant ar re all, hag e komze eeun hag hegarat diwar-benn a bep seurt traou. Met goude an abardaevez gwalleürus-se, netra nemet ar soñj e oa saotret e enor, hag

e chome saotret peogwir e felle d'ezañ, — ar soñj-se ne deas mui diouz va spered, hag a viras ouzin da sellout outañ evel a-raok. Mez a oa ganin. Re fur ha re goz e oa Silvio evit tremen hep kompren kement-se. Aes oa gwelout e oa nec'het. A-wechou e kreden en doa c'hoant diskleria d'in an traou. Met me ne daen ket nemeur war e dro, ha Silvio a bellaas diouzin. Diwar neuze ne welis anezañ nemet gant mignoned, ha ne gaozeemp mui kalon-ha-kalon.

Tud ar c'hêriou bras a zo diaes d'ezo kompren darvoudou anavezet mat gant tud ar bourc'hiou hag ar c'hêriou bihan, evel da skouer, deiz al liziri. Bep meurz ha bep gwener e veze bureo ar rejimant leun a ofiserien, unan o c'hortoz arc'hant, unan eul lizer, unan all kazetennou. Digoret e veze ar goloiou er bureo, hag eno e veze brudet ar c'heleier hag e oa trouz kaer, evel ma c'hellit kredi. Silvio a veze kaset e liziri d'ezañ d'ar rejimant, ha kavet e veze eno peurliesa. Eur wech e voe roet d'ezañ eur pakad, ma torras ar siell anezañ dioustu. Tra ma lenne ar pez a oa skrivet e-barz, e zaoulagad a lugerne gant eun tan iskis. An ofiserien, a oa gant o lizerou-i, ne daolent ket evez outañ.

« Aotrounez », eme Silvio, « ret eo d'in mont kuit henoz. Spi am eus ne nac'hot ket dont da zebri ganin evit ar wech diweza. Gortoz a rin ac'hanoc'h », a gendalc'has, en eur drei etrezek ennoun, « n'eus forz penaos e c'hortozin ».

War se ez eas er-maez, ha ni, o veza lakaet hor soñj da vont, a yeas pep unan diouz e du.

Pa zegouezis e ti Silvio d'an eur verket, e kavis eno ar rejimant a-bez, koulz lavarout. Graet e oa ar pakadou. Ne chome mui nemet ar mogeriou noaz, toull-



didoull. Mont a rejomp ouz taol. Silvio a oa war e du mat, hag an holl a voe laouen hep dale. Tarza a rae ar stouvou bep eil, spouma a rae ar gwin dibaouez er gwerennou, ha heta a rejomp d'hor mignon eur veaj vat hag a bep seurt eürusted. Diwezat oa pa savjomp diouz taol. En eur lavarout kenavo d'an holl, e krogas Silvio em dourn, hag e reas d'in chom pa edon e soñj mont er-maez.

« Ezomm am eus da gomz ganeoc'h », emezañ a vouez izel.

Chom a ris.

An holl a oa aet kuit. Ni a oa azezet hon-daou, hag e-pad eur pennad, chom an eil e-kichen egile, o vutuni dilavar. Silvio a oa bremañ du e benn. Eus al laouenidigez en doa diskouezet a-raok, ne oa mui seblant ebet. Disliv ha nec'het e oa, ha gant e zaoulagad lugernus, gant ar moged stank o nijal eus e c'henou, e oa d'ezañ doare eun diaoul. Eur munutennou bennak a dremenas. A-greiz-holl e lavaras :

« Marteze ne vimp ket evit en em welout biken. Ha kent mont diouzoc'h e fell d'in kaozeal ganeoc'h eun tamm. Gouzout a rit, a gav d'in, penaos ne ran forz eus petra a soñjer diwar va fenn. Met me a gar ac'hanoc'h, ha ne fell ket d'in ho lezel da gredi ar pez n'eo ket gwir ».

Paouez a reas evit lakaat butun en e gorn. Me a oa pleget va fenn, ha ne lavaren ger.

« Souezet oc'h bet », emezañ, « peogwir n'em eus goulennet digoll ebet digant an diskiant mezo-se, an Aotrou R... Anzav a reot koulskoude e c'hellen kemer e vuhez, o veza ma c'hellen dibab an armou, tra ma ne vije ket bet va buhez kalz en arvar. Me a c'hellfe lavarout d'eoc'h ez eo dre vadelez oun cho-

met sioul da heul an darvoud. Met ne lavarin ket gaou. Ma vijen bet evit kastiza an Ao. R... hep riskl ebet evit va buhez, biskoaz n'em bije pardonet d'ezañ ».

Ober a ris eur sell ouz Silvio, hep kompren. Kenderc'hel a reas :

« Ya, n'em eus ket ar gwir da riskla va buhez. Seiz miz 'zo em eus paket eur skouarnad, ha beo eo c'hoaz va enebour ».

En dro-mañ e felle d'in gouzout.

« Neuze, n'hoc'h eus ket en em gannet gantañ ? » a c'houlennis. « A dra sur oc'h bet rannet an eil diouz egile... ».

« En em gannet hon eus », a respontas Silvio, « ha setu amañ eun dra bennak da zerc'hel soñj eus an emgann ».

Hag o veza savet, e tennas eus eur voest kartoñs eur boned warnañ eur galoñs hag eun doupenn aour (eus ar re a vez graet anezo « bonedou-polis », gant ar C'hallaoued). Lakaat a reas ar boned. Toullet oa a-us d'an tal.

« C'houi 'oar », eme Silvio, « oun bet o servija en eur rejimant houzarded. Anavezet oun ganeoc'h. Atao em eus karet gourc'hemenn war ar re all, met muioc'h eget biskoaz en amzer va yaouankiz. D'ar c'houlz-se e veze ar c'hiz eva kalz, ha me n'em boa ket va far en arme evit an eva. Fouge a oa ennoun en abeg da se. A bep eil e veze emgannou-daou en hor rejimant, ha me atao o kemer perz enno evel eiler pe oberour. Karet-dreist e oan gant va c'hamaladed, ha sellet gant va mistri evel eur penn fall ... Brudet-holl e oan eta, pa zeuas en hor rejimant eun den yaouank a wad uhel ha pinvidik (ne lavarin ket e



ano). Biskoaz n'em eus gwelet den eürusoc'h egetañ, na splannoc'h e holl zoareou. Yaouank, speredek, laouen, kalonek, dinec'h, d'ezañ eun ano kaer, arc'hant a vil vern, ne vanke d'ezañ netra ! Bez' e c'hellit soñjal neuze e pe stad en em gavis. Ne oan mui ar roue n'eus nemetañ. Heñ koulskoude, plijet gant va brud, a glaskas da genta beza va mignon. Met yen e chomis en e geñver, ha va dilezel a reas hep keuz. Kasoni a savas ennoun. Mont a ris diskiant o welout pegen deut-mat e veze er rejimant ha gant ar merc'hed. Klask tabut outañ a ris. Respont a reas va flemmadennou gant flemmadennou a seblante d'in beza speredekoc'h kalz eget va re, hag a oa hep arvar ebet kalz laouenoc'h. Goap a rae d'in, ha me a yae droug ennoun. Eun deiz en diwez, e-pad eun abadenn-goroll e ti eur perc'henn poloniat, o welout na veze taolet evez nemet outañ gant an holl verc'hed ha dreist-holl gant itron an ti (am boa eun tamm karantez outi) e lavaris d'ezañ e pleg e skouarn eur ger divalo ha dispered. Ha setu e zourn dioustu war va jod. Ha ni da denna hor sabrennou, tra ma koueze merc'hed semplet. Rannet e voemp, hag en nozse e oamp en hent d'en em ganna. Goulou-deiz a oa anezi p'en em gavis gant va zri eiler war al lec'h merket. Mall oa ganin gwelout va enebour. An heol a save. An nevez amzer e oa. Tomma a rae an douar. E welout a ris a-bell, o tont war droad, gant e sabrenn hag e zilhad ofiser, eun eiler hepken ouz e heul. Ha ni ha mont etrezek ennañ. Tostaat a rae, en e zourn gantañ eur boned, leun a gerez gouez. An eilerien a vuzulias daouzek paz etrezomp. D'inme e oa da denna ar c'henta. Kement a zroug a oa ennoun koulskoude ma kave d'in na chomje ket start

a-walc'h va dourn, ha da c'hounit amzer, e lezis anezañ da zigeri an emgann. Nac'h a reas. Tennet e voe d'ar plouz berr. Heñ a c'hounezas evel ma c'houneze atao. Biza a reas ha treuzi a reas va zog. Va zro a oa bremañ da denna. Mestr e oan en diwez war e vuhez. Ha me ha sellout outañ piz, da welout ha ne oa ket eur skeud a dregas war e zremm. Edo en e sav dirak va fistolenn, o tibab kerezennou dare en e voned, hag o teurel ar mein eus e c'henou, ma teuent da nijal betek ennoun. Ken dizeblant e oa ma oan tost da folli. « Da betra », a soñjen, « kemer ar vuhez digant unan ha na ra forz anezi ? ». Eur menoz iskis a darzas em spered. O trei beg va fistolenn d'an douar, e lavaris :

« Da gredi eo n'emaoc'h ket re e gortoz eus ar maro. Naon hoc'h eus. Ne fell ket d'in mirout ouzoc'h da zebri ».

« Ne virit ouzin tamm ebet », emezañ. « Tennit eta ; ha ma ne fell ket d'eoc'h tenna, na dennit ket ; ho tenn a chomo ganeoc'h, hag atao e vin prest da c'hortoz ho plijadur ».

Me a droas etrezek an eilerien, o lavarout d'ezo n'em boa ket c'hoant tenna en deiz-se, hag an emgann a echuas evel-se ... Kuitaat a ris ar rejimant da zont er gêrig-mañ. Diwar neuze n'em eus ket tremenet eun devez hep soñjal en doare da baka va enebour ... hizio em eus kavet va zro en diwez ... »

Silvio a dennas eus e c'hodell al lizer en doa bet er mintin-se hag a roas anezañ d'in da lenn. Skrivet e oa eus Moskou (gant eun den a lezenn, a gredan) edo « unan bennak » o vont da zimezi gant eur plac'h yaouank kaer.

« Divinout a rit », eme Silvio, « piou eo an « unan bennak »-se. Mont a ran da Voskou. Bremañ e vo gwelet ha chom a raio ken dizeblant ouz ar maro dres a-raok e eured, ha ma oa pa edo o tebri e gerez gouez ».

Silvio a savas war se, a daolas e voned hag en em lakaas da vale a-dreuz hag a-hed dre ar gambr, evel eun tigr en e gaoued. Me a selaoue, difiñv, a bep seurt menoziou kontrol an eil d'egile o tremen dre va spered.

Eur mevel a zeuas e-barz da gemenn e oa prest ar c'hezeg. Silvio a stardas va dourn, a bokas d'in, ha me a bokas d'ezañ. Azeza a reas en eur c'harr, ennañ diou valizenn, pistolennou en eil hag e holl draou en eben. Eur wech c'hoaz e lavarjomp kenavo, hag ar c'hezeg a bellaas buan-ha-buan.

## — II —

Eun nebeut bloaveziou a dremenas. Ret e voe d'in mont da loja en eur vourc'h vihan. Bremañ ma ranken ren va douarou, keuz am boa d'ar vuhez trouzus ha dinec'h am boa bet betek neuze. Diaes e kaven dreist-holl kaout da chom va-unan-penn e-pad nozveziou an diskar-amzer hag ar goañv. Betek koan e c'hellen c'hoaz tremen an amzer o kaozeal gant mestr ar vourc'h, o sellout ouz al labouriou hag oc'h ober tro an tiez hag ar staliou-labour nevez. Met kerkent ha ma koueze an deñvalijenn, ne ouien tamm da belec'h trei. Pell 'zo em boa studiet eun nebeut levriou bet kavet ganin en armeliou. Kement kontadenn a oa bet dalc'het soñj anezi gant ar vatez Kirilovna a oa bet kontet d'in meur a wech. Hua-

nadi a raen o klevout soniou ar merc'hed. Mont a ris betek en em lakaat da eva « brandi » hep sukr, met droug-penn am beze da heul, ha da lavarout gwir, aon am boa da vont da vezvier dre dristidigez, gwasa mezvier a zo war an douar, evel ma ouien mat, netra nemet o welout mezvierien ar c'hornad.

Amezeien dost n'em boa ket, nemet daou pe dri « fenn teñval », atao o c'houeza hag o hikat pa glaskent kaozeal. Gwelloc'h c'hoaz chom e-unan. En diwez e ris va menoz mont d'am gwele ken abred ha d'am c'hoan ken diwezat ha ma c'helljen. Berraat an abardaeveziou ha hiraat an deveziou a raen evelse, ha mat e oa, a greden.

War-hed pevar verstad diouzin e oa eun dachenn-douar binvidik, perc'hennet gant ar gontez B..., met eno ne oa nemet eur merour, hag ar gontez a oa deut eur wech hepken, evit eur miz, er c'henta bloavez war-lerc'h hec'h eured. D'an eil nevez-amzer a dremenen er vro ouez-se, koulskoude, ar gontez a dlee dont, hervez ar brud, evit an hañv gant he fried. Dont a rejont, evit gwir, e penn-kenta mezeven.

Eun darvoud a bouez eo donedigez amezeien binvidik evit an dud diwar ar maez. Ar berc'henned a dro-war-dro hag o servijerien a gomzas eus an darvoud-se e-pad daou viz a-raok ha tri bloaz goude. Evidoun-me, anzav a rin ne oan ket nec'het o c'houzout edo eun amezegez yaouank ha koant o tont. Ne baden mui gant ar c'hoant d'he gwelout. Setu perak, ar sul da heul, e savis em c'harr da vont d'ober va gourc'hemennou d'ar c'hont ha d'ar gontez, evel o amezeg tosta hag o izela servijer.

Eur mevel a reas d'in mont e-barz kambr-studi ar c'hont hag a yeas er-maez da gemenn e oan deut.



Eur gambr vras e oa, arrebeuri kaer enni. A-hed ar mogeriou e oa armeliou-levriou, eur penn arem war bep unan anezo. A-us d'ar siminal maen-marbr e oa eur melezour uhel. Goloet oa al leur gant mezer gwer ha pallennou. Ne oan ket kustum da welout seurt pinvidigez er c'hornig paour ma veven, ha setu perak e savas eun tamm aon d'in, hag e c'hortozis ar c'hont, va c'halon o krena, evel eun den deut diouz penn pella eur rannvro da c'houlenn eur vadelez digant eur ministr. An nor a zigoras, hag eun den kaer war-dro tregont vloaz en em ziskouezas. Dont a reas etrezek ennoun, hegarat ha digor e zoare. Me a glaskas dihuna eun nebeudig ha diskleria perak oan deut, met ne roas ket amzer d'in d'hen ober. Azeza a rejomp. Ken karantezus oa e gomzou m'en em gavis dizammet dioustu, hag edon tost da gaozeal evel atao, pa zegouezas ar gontez warnomp a-greiz-holl. Ha setu-me o krena adarre, muioc'h c'hoaz eget a-raok. Evit gwir e oa koantdreist. Ar c'hont a lavaras d'ezi va ano. Kaer am boa klask kuzat va nec'h, ne raen nemet hen diskouez muioc'h-mui. Da rei d'in amzer da gempenn eun tammig va menoziou, ar c'hont hag e wreg en em lakaas da gaozeal etrezo, evel ma reer dirak eun amezeg koz, anavezet-mat. E-keit-se e valeemp dre ar gambr, o sellout ouz al levriou hag al livadurioù. N'oun ket gouiziek-bras war al liverez, met tennet e voe va evez gant eur skeudenn. Treset oa warni eur gwel eus bro Helvetia. N'eo ket an dresadenn koulskoude he doa tennet va evez, met an dra-mañ : toullet oa ar skeudenn gant diou vilienn-bloum, an eil sanket en eben.

« Setu aze eun tenn ! » emezoun, o trei ouz ar c'hont.

« Ya », a respontas, « eun tenn dispar. Ha tenna a rit mat ? » a gendalc'has.

« Madik a-walc'h », emezoun, plijet o c'hallout komz diwar-benn traou a anavezen. « Gouest oun da doulla eur gartenn-c'hoari war-hed eun tregont paz gant eur bistolenn am eus tennet ganti alies, evel just ».

« Ha gwir eo ? » eme ar gontez, o tiskouez he doa selaouet mat va c'homzou. « Ha c'houi, va mignon, ha toulla a rafec'h eur gartenn war-hed tregont paz ivez ? ».

« Gwechall », eme ar c'hont, « em eus klasket. Ne oan ket eun tenner fall ; met pevar bloaz 'zo n'em eus ket lakaet va dourn war eur bistolenn ».

« O », emezoun, « neuze e kav d'in ne vefec'h ket evit toulla eur gartenn war-hed dek paz hepken. Da denna mat gant ar bistolenn e ranker tenna bemdez. Skiant-prenet am eus. Brudet e oan em rejimant evel eun tenner eus an amparta. Eur wech e chomis eur miz hep kemer eur bistolenn, rak kaset oa bet va hini da aoza. Petra 'soñjit, aotrou kont ? Pa glaskis tenna goude se, peder gwech e ris taol gwenn a-raok tapout eur voutailh war-hed ugent paz. Bez' e oa eur c'habiten em c'hichen, atao dare da farsal, hag a lavaras d'in : « Aes eo kompren, va mignon, ne c'hellez ket sevel da zourn a-enep eur voutailh ». Ya, aotrou, arabat dilezel ar bistolenn, mar karer chom ampart da denna. Gwella tenner am eus biskoaz anavezet a denne bemdez, teir gwech da vihana a-raok merenn. E gustum e oa, evel ma 'z eo kustum re all eva eur werennad hini kreñv ».

Ar c'hont hag e wreg a oa laouen ouz va c'hlevout o kaozeal evel-se.



« Tenna mat a rae ? » eme ar c'hont.

« Me 'gred : alies, netra nemet o welout eur gelienenn war ar voger ... C'hoarzin a rit, itron ? Ha koulskoude, gwir eo ... o welout eur gelienenn war ar voger, e huche d'e vevel : « Amañ, paotr, eur bistolenn ! » Ar mevel a zegase d'ezañ eur bistolenn garget, ha paf ! gwasket e veze ar gelienenn ! »

« Souezus eo », eme ar c'hont. « Peseurt ano en doa ? »

« Silvio ».

« Silvio ! » a grias ar c'hont, o sevel en eun taol diwar e gador, « Anaout hoc'h eus graet Silvio ? »

« E anavezet em eus evel-hen : kamaladed oa d'imp pa edon er rejimant. Met bremañ oun hep kelou dioutañ, abaoe pemp bloaz 'zo bennak. E anaout a rit ivez ? ».

« Ya. E anaout mat a ran. N'en deus ket komzet ouzoc'h eus eun darvoud iskis ? ».

« Ha n'eo ket eur skouarnad, a bakas e-pad eun abadenn-goroll digant eun diskiant bennak ? »

« Ha ne lavaras ket d'eoc'h ano an diskiant-se ? »

« Nann, aotrou ... O, aotrou kont ! » a gendalc'his, o tivinout ar wirionez ... « Pardonit d'in ... Ne ouien ket ... Daoust ha c'houi ... ? »

« Me eo », a respontas ar c'hont, strafuilhet-holl. « Hag ar skeudenn doullet-se a zo amañ da zegas soñj d'in er wech diweza m'oun en em gavet gantañ ».

« Va mignon ker », eme ar gontez « en ano Doue, na gontit ket an istor-se. Spontus e vo d'in klevout adarre ».

« Nann », eme ar c'hont, « me a gonto pep tra.

An aotrou-mañ a oar petra am eus graet d'e vignon. Ret eo d'ezañ ivez gouzout petra en deus graet d'in ».

Ar c'hont a reas d'in azeza en eur gador-vrec'h, ha setu amañ ar pez a glevis, digor-bras va diouskouarn.

« Pemp bloaz 'zo omp dimezet. Ar miz kenta, « miz al loar-vel », a dremenjomp amañ, war an dachenn-douar-mañ. En ti-mañ em eus anavezet war eun dro gwella munutennou hag unan eus spontusa darvoudou va buhez. Eun abardaez e oamp aet hondaou war varc'h da bourmen. Marc'h va gwreg a reas e benn fall, hag hi, o lakaat ar rañjennou etre va daouarn, a fellas d'ezi mont d'ar gêr war droad. Me a yeas en he raog. Setu ma welis er porz eur c'harr-beajour. Lavaret e voe d'in e oa em c'hambr-studi eun aotrou en doa nac'het rei e ano, hag a oa deut da gomz ganin. O vont e-barz e welis en damdeñvalijenn eun den poultrennek ha didrouc'h e varo, en e sav aze, e-kichen ar siminal. Tostaat a ris outañ, o klask e anavezout.

« N'anavezit ket ac'hanoun, kont ? » emezañ, e vouez o krena.

« Silvio » a griis. Ha da anzav ar wirionez, e santis va bleo o sevel.

« Ya, Silvio », emezañ, « ganin-me e chom c'hoaz an tenn, ha deut oun da ziskarga va fistolenn warnout. Prest emaout ? ».

Eur bistolenn a oa gantañ, a oa o paouez kemer en e c'hodell. Me a vuzulias dek paz hag a chomas er c'horn aze, ouz e bedi da denna buan kent ma vije va gwreg en-dro. Heñ ne oa ket mall warnañ koulskoude. Goulenn a reas ma vije degaset eur goulou. Kantoliou a voe degaset. Serri a ris an nor, o



tifenn na zeuje den ebet er gambr. Hag adarre e pedis anezañ da denna. Kemer a reas ar bistolenn. Biza a reas ... Me a gonte ar munutennou o tremen ... Soñjal a raen enni ... Eur vunutenn spontus ... Ha Silvio a blegas e vrec'h d'an traoñ.

« Eun druez eo », emezañ, « n'eus ket er bistolenn mein kerez gouez ... Eur vilienn-bloum a zo pounner. Me 'gav d'in emaomp amañ oc'h en em ganna, ha n'eo ket oc'h en em laza. N'oun ket kustum da denna war eun den dizarm. Mat e vo adkregi ganti dre ar penn kenta. Tennomp d'ar plouz berr da c'houzout da biou e vo ar c'henta tenn ».

Trei a rae va fenn ... Me a nac'has, a gredan ... En diwez e voe karget eur bistolenn all, hag e voe graet daou vilhed. Lakaet e voe ar re-mañ er boned bet toullet ganin gwechall. D'in e voe an niverenn genta !

« Eur chañs an diaoul ac'h eus, kont », emezañ gant eur c'hoarzadenn c'hoapaus na ankounac'hain biken.

Ne ouzon ket penaos e c'hoarvezas, na penaos e oa deut a-benn da douella va spered ... Met tenna a ris, ha toullet e voe ganin ar skeudenn-hont ».

Ar c'hont a ziskouezas ar skeudenn gant e viz. Entanet oa e zremm. Gwennoc'h oa an itron eget he mouchouer. Me ne voen ket evit mirout da c'harmi.

« Tenna a ris », a gendalc'has ar c'hont, « ha tenna fall, Doue ra vo meulet ! Neuze Silvio (ha spontus e oa da welout) a vizas eur wech c'hoaz. A-greiz-holl, an nor a zigoras. Va gwreg a redas e-barz ar gambr, hag en em daolas ouzin. Kerkent e teuas sklaer va menoziou :

« Va mignonez », emezoun, « ha ne welit ket

emaomp o c'hoari ? Perak hoc'h eus bet aon ? It da eva eur werennad dour, ha deuit en-dro goude. Me a raio d'eoc'h ober anaoudegez gant eur c'hamalad koz d'in ».

Met va gwreg ne oa ket evit fiziout em c'homzou. « Lavarit d'in, daoust hag e lavar va fried ar wirionez », emezi, o trei ouz an den kasaus. « Ha gwir eo ne rit nemet farsal ? ».

« Farsal a ra atao, kontez », eme Silvio, « evit farsal en deus roet d'in eur skouarnad gwechall, evit farsal en deus toullet ar boned-mañ war va fenn, evit farsal en deus tennet ouz ar voger bremaik. Va zro eo bremañ da farsal ... ».

Hag e oa o vont da viza adarre, dirazi ! Hi a yeas d'en em deurel ouz e dreid.

« Savit ! Eur vez eo ! » a c'harmis d'ezi, droug ruz ennoun. « Ha c'houi, aotrou, na rit ket goap pelloc'h d'eur vaouez walleürus ! Ha tenna a rit, pe ne rit ket ? »

« Ne ran ket », emezañ, « rak laouen oun. A-walc'h eo bet d'in gwelout da c'hlac'har ha da spont. Da lakaet em eus da denna ouzin. Mat eo ! Te a zalc'ho soñj ac'hanoun ! Chom bremañ da gaout keuz, ma c'hellez ! »

Edo o vont kuit. Met aet betek an nor, e chomas krenn a-sav. Sellout a reas ouz ar skeudenn am boa toullet, ha, koulz lavaret hep biza, tenna a reas. Va gwreg a gouezas semplet. Ar vevelien ne gredjont ket herzel ouz Silvio, ken spontet e oant. Mont a reas ermaez eus an ti, gervel a reas e baotr-karr, ha pell edo a-raok ma c'hellis soñjal e netra ebet ».

Ar c'hont a davas. En doare-se e klevis penaos ez echuas an istor, oan bet ken strafuilhet gantañ da



genta. Biskoaz ne welis Silvio goude se. War a lavarer, en amzer Aleksandr Ypsilanti, edo e penn eur rejimant emsaverien c'hresian, hag e voe lazet en emgann Skulani.

# Ar Barrad-Erc'h

Er bloaz 1811, — eur bloaz a zalc'homp soñj mat anezañ, — e oa eun den anvet Gabriel o chom e Nenaradov war e zouarou. Brudet e oa er c'horn-bro en abeg d'e hegarated ha d'e vadelez. Alies e teue e amezeien d'e di, da zebri, da eva, ha da c'hoari « boston » evit pemp gwenneg gant e wreg. Darn a zeue ivez da welout o merc'h Maria, anezi eur plac'h moan ha disliv seitek vloaz. An holl a ouie e oa Maria eur bennhêrez pinvidik. Kalz a dud o doa c'hoant eta dimezi pe lakaat o mab da zimezi ganti.

Maria a oa bet desket o lenn romantou gallek. Evel-se ne oa ket bet pell da goueza e karantez. An hini he doa dibabet a oa eun isletanant paour, a oa d'ar c'houlz-se e permision e-kichen ti he c'herent. Ezomm ebet lavarout e oa kalon ar paotr ken entanet hag hini ar plac'h. Met kerent Varia, o tizolei he c'harantez, a zifennas outi soñjal ennañ ken.

An daou zen yaouank a gendalc'has da skriva an eil d'egile evelkent, ha d'en em welout bemdez en eur c'hoad bihan pe e-kichen eur chapelig koz. Eno e touent beza feal an eil d'egile da viken, hag e vallozent an tonkadur, hag e raent huñvreou a bep seurt. War-bouez skriva ha komz evel-se, e teuas (ret-mat ha ma oa) ar menoz-mañ en o fenn : ma n'omp ket evit beza rannet, ha ma nac'h kerent



didruez ober hon eürusted, daoust ha n'hellomp ket hen ober hon-unan ? Ar menoz-se, gwir eo, a darzas da genta e penn ar paotr. Met plijout a reas d'ar penn-avel a blac'h dioustu.

Gant ar goañv e rankjont paouez d'en em welout. Met seul vuioc'h a se e kreskas niver o lizerou. An ofiser, Vladimir diouz e ano, a bede anezi e pep lizer da zimezi gantañ e kuz. E-pad eur pennad da c'houde, e vije ret d'ezi chom pell diouz ar gêr. Met en diwez e c'helljent mont d'en em deurel ouz treid he c'herent, o dije truez, hep arvar ebet, ouz tud yaouank ken feal ha ken gwalleürus, hag a lavarje :

« Deuit, bugale ; ni a fell d'imp ho starda etre hon divrec'h ».

Maria a chomas pell amzer etre daou venoz. Nac'h a reas meur a zoare a voe kinniget d'ezi da gemer an tec'h. En diwez e plegas. D'an deiz merket, e tleje chom hep koania ha mont d'he c'hambr, war zigarez kaout poan-benn. He matez a vije ganti. I o-diou a yaje d'al liorz dre eun nor a-dreñv. E-kichen al liorz e kavjent eur c'harr-stlej dare d'o c'hemer. Hag ac'hano mont war-eeun d'eur vourc'hig anvet Jadrin. Eno e vije Vladimir en iliz ouz o gortoz.

En noz a-raok, ne voe ket Maria evit serri eul lagad. Pakadou lien ha dilhad a reas. Eul lizer hir a skrivas d'eur vignonez tener he doa, hag eun all d'he c'herent. El lizer-mañ, e kimiade diouto gant komzou ranngalonus, e klaske en em zigarezi, o tisplega pegen kreñv oa he c'harantez, hag e lavare en diwez e vije an deiz ma c'hellje en em deurel ouz o zreid eürusa deiz he buhez. Neuze, o siella an daou lizer gant eur siell, warni skeudenn

diou galon e-kreiz flammou, ez eas d'he gwele wardro goulou-deiz hag e kouskas eun tammig, dihunet koulskoude a bep eil gant gwallhuñvreou spontus. Gwech e seblante d'ezi, d'ar poent dres ma edo o pignat er c'harr-stlej da vont d'an iliz, e teue he zad warni, hag e kroge en he bleo d'he c'has buan-ha-buan war e lerc'h a-dreuz d'an erc'h, ha d'he zeurel goude se en eun toull teñval ha distrad ... hag e koueze, e koueze, gwasket-maro he c'halon. Gwech e wele Vladimir astennet war an douar, disliv ha leun-wad ; hag heñ ha pedi anezi, gant mouez ar gurun, da zont hep mui dale da zimezi gantañ ... Ha gweledigeziou all, doñjerus ha diskiant, en em ziskoueze dirazi an eil war-lerc'h eben. Pa savas diwar he gwele, e oa dislivoc'h c'hoaz he dremm eget kustum, ha poan-benn he doa evit mat, n'eo ket ober an neuz. He zad hag he mamm, nec'het ouz he gwelout evel-se, ne ehanent ket da c'houlenn :

« Petra a c'hoarvez ganit, Maria ? Ha klañv e vefes, Maria ? ».

Ha ne raent nemet ranna seul vuioc'h a se he c'halon. Klask a reas o diboania, ha beza laouen dirazo. Poan gollet.

Abardaezi a rae. Maria a oa bihan he c'halon o soñjal e oa an deiz diweza a dremene gant he zud. Lavaret e vije diouz he gwelout e oa tost da vervel. Eus doun hec'h ene e lavare kenavo da bep den, da bep tra a oa en he c'hichen. Koan a voe aozet. Lammat a rae he c'halon, eur spont. Hag hi, he mouez o krena, ha lavarout n'he doa ket naon. He c'herent a bokas d'ezi, en eur ober sin ar groaz warni evel kustum. A-boan ma voe evit derc'hel war he daerou. Ar vatez a bede anezi chom sioul ha dinec'h.



Prest oa pep tra. A-benn eun hanter-eur he dije dilezet ti he zad, he c'hambr, he doa bevet enni ken didamall ha didrouz.

Er-maez edo eun avel-erc'h o c'houeza. Yudal a rae, ken na heje ha na stlake ar stalafiou ganti. Kement tra a seblante da Varia kemenn ar glac'har hag ar gwalleur. Hep dale e tavas pep trouz e-barz an ti. Aet oa an holl da gousket. Maria a lakaas eur chal war he diskoaz, eur vantell domm, hag o kas he boestig ganti, ez eas er-maez dre an nor a-dreñv. Ar vatez a zeue war he lerc'h, o tougen daou bakad. Hag i el liorz. Ne sioulae tamm ar wall amzer. Edo an avel o c'houeza dres en o enep, evel m'he dije klasket mirout ouz ar plac'h da ober he zorfed. A-boan ma c'helljont mont betek penn al liorz. War an hent, edo eur c'harr-stlej o c'hortoz. Ar marc'h, skournet, n'oa ket evit chom difiñv eur pennad, hag ar paotr-karr a yae hag a zeue dirazañ d'e zerc'hel gwella ma c'helle. Dourn a roas d'an dimezell ha d'ar vatez da bignat er c'harr ha da lakaat o fakadou ennañ. Neuze kregi er sugellou, hag ar marc'h da c'haloupat kerkent. Ha bremañ e fiziomp ar plac'h e madelez an tonkadur hag en ampartiz ar paotr-karr, da gomz eun tammig eus he c'harantez yaouank.

Vladimir en doa tremenet an holl zevez o veaji du-mañ-du-hont. Diouz ar mintin e oa bet o welout ar beleg, hag a-boan m'en doa gallet en em glevout gantañ. Goude se e oa bet o klask an testou a oa ret e-mesk e amezeien. Ar c'henta a voe goulennet digantañ, eun isletanant koz er varc'hegiez, Dravin e ano, a asantas dioustu. Kement-se, emezañ, a zegase soñj d'ezañ eus troiou kamm e yaouankiz. Pedi

a reas Vladimir da chom gantañ da verenn, o toui e vije kavet an daou dest all, ne vije ket pell. Hag e gwir, kerkent goude merenn, e tegouezas ar muzulier-douar Schmidt, d'ezañ mourrou ha kentrou hir, ha mab rener an archerien er c'horn-bro, eur paotrig c'houezek vloaz, anvet « ulan » abaoe nebeut amzer. Ar re-mañ a voe laouen da ober pez a ginnige Vladimir d'ezo. Prest e vijent zoken, emezo, da rei evitañ o buhez. Vladimir a stardas anezo etre e zivrec'h hag a yeas d'ar gêr dioustu da aoza kement tra a oa c'hoaz ezomm.

Pell 'zo e oa deut an noz. Kaset en doa Vladimir e baotr-karr da Nenaradov gant tri marc'h, o tiskleria d'ezañ piz ar pez en dije da ober. Evitañ, kemer a reas eur c'harr-stlej gant eur marc'h hepken. Hag heñ, hep den all gantañ, da skei etrezek Jadrin da gavout Maria. Anaout a rae an hent. A-benn ugent munutenn e vije degouezet.

Met ne oa ket aet mat war ar maez ma krogas an avel da c'houeza hag an erc'h da goueza ken kreñv ma n'edo mui evit gwelout netra dirazañ. En eun taol e voe goloet an hent ha diverket. Beuzet e voe an holl draou a dro-war-dro en eun deñvalijenn goumoulek, damvelen, malzennou gwenn o nijal drezi. Mesket oa an douar hag an oabl, ha dizale ne ouezas Vladimir mui dre be du mont pe dont. Ar marc'h a gerze atao gwellika ma c'helle, gwech o pignat war eun dorgennig erc'h, ha gwech o koueza e doun eun toull. A bep eil e troe ar c'harr war e c'henou. Daoust da bep tra e poanie Vladimir da virout an tu mat. Seblantout a rae d'ezañ koulskoude e oa tremenet ouspenn diou eurvez, ha ne oa ket c'hoaz er c'hoadig e-kichen Jadrin. Dek munutenn, ha dek munutenn c'hoaz a dremenas, ha



ne weled netra. Edo Vladimir bremañ e-kreiz eur park leun a doullou. Atao e koueze an erc'h, atao e c'houeze an avel. Ar marc'h a oa deut skuiz, hag heñ e-unan a sante ar c'houez o ruilha war e gorf, daoust ma sanke da bep koulz en erc'h betek e c'houriz.

En diwez e komprenas en doa faziet war an hent. Chom a reas a-sav da soñjal, da glask kavout dre belec'h e oa aet ha pelec'h e tlee beza. A-benn ar fin e reas e venoz mont a-zehou. A-boan ma oa al loen evit bale. Eun eur a dremenas c'hoaz. Bremañ e tlee tostaat ouz Jadrin. Mont a rae koulskoude, ha ne oa penn ebet d'ar park-se. Dre-holl, torgennou erc'h ha toullou. Bep munutenn ar c'harr o trei, hag a ranked lakaat eeun adarre. An amzer a nije kuit, ha Vladimir a oa gwall ziaes e benn.

Eun dra bennak du a zeuas a-wel a-greiz-holl. Vladimir a gasas ar marc'h etrezek an tu-se. Pa voe deut tost a-walc'h ez anavezas eur c'hoadig. « A drugarez Doue », a soñjas, « bremañ n'emaoun ket pell ken ». Ober a reas an dro d'ar c'hoadig, spi gantañ da gavout an hent ha Jadrin dioustu goude. An hent a gavas hep poan, gant ar gwez noaz o sevel a bep tu d'ezañ. Eno ne c'houeze ket an avel ; flour oa an erc'h ; ar marc'h a zihunas eun disterig ha Vladimir a voe eun tamm mat dinec'het.

Mont a rae evelkent, ha ne oa Jadrin ebet. En em astenn a rae ar c'hoad hep diwez. Spontet e voe Vladimir en eun taol oc'h en em gavout e-kreiz eur c'hoad dianav. Kollet gantañ pep spi, e skoas war ar marc'h. Al loen paour a drotas eur pennadig, met buan ez eas ken skuiz ma ne voe mui netra d'ober gantañ.

Tamm-ha-tamm e tistanke ar gwez. Degouezet oa Vladimir e penn ar c'hoad, ha ne wele ket Jadrin c'hoaz. Hanternoz e tlee beza. E daoulagad ar paotr e tarzas daerou. Adkregi gant an hent a reas, hep gouzout mat da betra. Edo an amzer o sioulaat, ar c'houmoul o vont kuit. Eur gompezenn a oa dirazañ, an erc'h warni evel houlennou eur mor. Braoik a-walc'h e oa an noz zoken. E sellou a gouezas war eur pennkêr, oc'h ober anezañ pevar pe bemp tiig dister. Hag heñ da vont etrezek enno. E-kichen an ti kenta e tiskennas diouz e garr, e redas betek eur prenestr hag e skoas warnañ. A-benn eur vunutenn bennak e voe savet ar stalaf, hag eun den koz a lakaas e varo glas-louet er-maez.

« Petra a glaskit ? »

« Ha m'emañ ket Jadrin dre amañ ? »

« Jadrin ? »

« Ya, ya, ... n'emañ ket tost ? »

« Ya, tost, ... eun dek verstad bennak ».

O klevout se e sachas Vladimir war e vleo gant an dispi, ha chom difiñv evel eun den barnet d'ar maro.

« A belec'h e teuit ? » a gendalc'has an den koz.

Vladimir ne respontas ket.

« Daoust hag e c'hellez, tad koz », emezañ, « rei d'in eur marc'h da vont betek Jadrin ? »

« N'em eus ket a varc'h », eme an den koz.

« Ha ne c'hellan ket kaout unan bennak da ziskouez d'in an hent ? Paeet e vo ganin pez a c'houlenno ».

« Gortozit », eme an den koz, oc'h izelaat ar stalaf, « me a gaso d'eoc'h va mab ».

Vladimir a c'hortozas. A-benn eur vunutenn e



skoas adarre. Ar stalaf a voe adsavet, ar baro en em ziskouezas a-nevez.

« Petra 'fell d'eoc'h ? »

« Pelec'h emañ da vab 'ta ? »

« Emañ o tont. O wiska e votou emañ. Riou hoc'h eus ? Deuit en ti da domma ».

« Nann, bennoz d'it. Lavar d'az mab ober buan ».

Dor an ti a wigouras. Eun den yaouank, gantañ eur vaz teo en e zourn, a zeuas er-maez hag a yeas en e raok, gwech o tiskouez ha gwech o klask an hent, kuzet dindan ar berniou erc'h.

« Pet eur eo ? » eme Vladimir.

« Bremaik e vo deiz anezi », eme ar paotr.

War-lerc'h se, Vladimir ne lavaras mui ger ebet.

Edo ar c'hilheien o kana, hag e oa deiz bras pa zegouezjont e Jadrin. Serret oa an iliz. Vladimir, o veza paeet an den yaouank, a yeas rag-eeun da di ar beleg. Ne oa roud ebet eus e dri marc'h er porz. Peseurt kelou a oa ouz e c'hortoz ... ?

Poent eo d'imp koulskoude distrei d'an dud vat a oa o chom e Nenaradov da c'houzout petra a oa c'hoarvezet eno.

Netra.

An daou zen koz a zihunas hag a yeas er sal-degemer, Gabriel gant e voned-noz war e benn, hag e wreg en he dilhad-noz gloanadet. Degaset e voe ar samovar, ha Gabriel a lavaras d'eur plac'hig mont da c'houlenn penaos ez ae ar bed gant Maria ha penaos he doa tremenet an nozvez. Ar plac'hig a zistroas o lavarout n'he doa ket kousket mat an dimezell, met bremañ e oa gwelloc'h, hag edo o tont dioustu. Ha dres, an nor a zigoras, ha Maria a zeuas da saludi tadig ha mammig.

« Poan-benn ac'h eus atao, Maria ? » a c'houlennas Gabriel.

« War wellaat ez a, va zad ».

« Te 'zo bet klañv, a dra sur », eme ar vamm.

« Ya, me 'gred, va mamm ».

An devez a dremenas mat, met diouz an noz, Maria a gouezas klañv-bras. Ret e voe gervel eur medisin eus kêr. Pa zeuas, edo ar plac'h oc'h alteri : e-pad diou sizun e chomas gant an derzienn etre ar vuhez hag ar maro.

Hini ebet e-barz an ti ne ouezas netra diwar-benn an dec'hadenn. Losket he doa Maria al lizerou bet skrivet en derc'hent ; hag ar vatez ne rannas ger da zen gant aon da lakaat droug er vistri. Ar beleg, an isletanant koz, ar muzulier-douar e vourrou teo hag an ulan yaouank a davas ... ha n'eo ket hep abeg ... Ar paotr-karr, zoken pa voe mezo, ne lavaras netra en tu-hont d'ar pez a c'helle lavarout. Hag evel-se, an abadenn a voe dalc'het kuz gant ouspenn eun hanter dousen a dud o doa lakaet o dourn enni. Maria hec'h-unan koulskoude an hini eo a ziguzas pep tra dre hec'h alter. Met ken souezus e oa he c'homzou d'ar gerent, hag a veze noz-deiz war-dro he gwele, ma ne gomprenjont nemet an dra-mañ : e oa aet o merc'h diskiant gant he c'harantez ouz ar paotr Vladimir, ha diwar se eo e oa tarzet he c'hleñved. Kuzul a voe dalc'het gant eun nebeut amezeien. An holl a voe ali en diwez e oa bet ganet Maria da zimezi evel-se ; beza paour, emezo, ne oa ket eun torfed ; eur vaouez a oa graet da veva gant eur gwaz, ha n'eo ket gant eur bern arc'hant ; ha meur a dra a seurt-se. Seurt lavarou a vez talvoudus-dreist alies, pa ne gaver ket gwelloc'h digarez.



E-keit-se e yac'hae ar plac'h yaouank tamm-ha-tamm. Pell 'zo ne oa ket bet gwelet Vladimir en ti. Ar gerent a reas o menoz skriva d'ezañ d'e bedi da zont da glevout ar c'helou mat : o asant d'an dimezi. Pebez souez e voe eta souez an daou bried koz o kaout e-giz respont eul lizer a vije lavaret e oa bet skrivet gant eun den hanter foll ! Biken, eme Vladimir, ne lakafe mui e droad e-barz o zi. Gwella o doa da ober oa ankounac'haat eun den paour, na vefe diboaniet bremañ nemet gant ar maro.

Eun nebeut deveziou goude e klevjont e oa aet Vladimir kuit d'an arme. Ar bloaz 1812 e oa !

E-pad pell ne gavjont ket ar galon da ziskleria ar c'helou d'o merc'h. Eviti, gwech ebet ne gomze eus Vladimir. A-benn eun nebeut miziou, o welout e ano war roll ar re o doa en em gannet kalonek hag a oa bet gwall c'houliet en emgann Borodin, e kouezas semplet, hag aon a grogas er gerent na zeuje an derzienn adarre. A drugarez Doue, dont a reas Maria enni hec'h-unan, ... ha netra ken.

Eun dra all a zeuas d'he glac'hari. Gabriel, he zad, a varvas. Lezel a rae ganti kement en doa. Dont evel-se da berc'hennez war madou bras ne voe ket evit laouenaat tamm ebet he c'halon. Toui a reas chom atao gant he mamm. Mont a rejont koulskoude diouz Nenaradov da loja war eun dachenn-douar all a oa d'ezo.

Eno kennebeut, n'eo ket ar baotred yaouank a vanke en-dro d'ar plac'h hegarat ha pinvidik. Met hi ne leze hini anezo da gaout an distera spi. Tamallet e veze a-wechou gant he mamm, hag a bede anezi da zibab. Maria a heje he fenn hag a chome beuzet en he soñjou. Vladimir ne oa ken : marvet e oa e Mos-

kou eur pennadig a-raok ma oa deut ar C'hallaoued. Maria a zalc'he an eñvor anezañ evel eun dra santel. Da vihana, mirout a rae kement tra a c'helle degas soñj ennañ : al levriou bet lennet gantañ, e dresadennou, ar peziou-sonerez eilskrivet evitañ gwechall. An amezeien, o c'houzout kement-se, a veze leun a zoujañs e-keñver eur seurt lealded, hag a c'hortoze war eun dro an den-meur a drec'hje kalon an Artemis nevez-se.

E-keit-se ez echuas ar brezel, ha ganimp e oa an trec'h. Hor rejimantou a zistroas eus ar broiou estren. Ar bobl a rede d'o degemer. Ar sonerien a c'hoarie kanaouennou-bale, dañsou-tro tiroliat ha soniou. Ofiserien, hag a oa aet d'ar brezel, koulz lavaret evel bugale, a zeue en-dro evel gwazed, kosaet en emgannou, kroaziou-enor war o bruched. Ar soudarded a gaozee etrezo, o veska a bep eil geriou alamanek ha gallek gant o rusianeg. Eun amzer na vo ankounac'haet biken ! Pegement e lakae ar ger « mammvro » kalonou ar Rusianed da lammat ! Pegen c'houek e ruilhe an daerou p'en em gave an dud adarre gant o c'herent hag o anaoudegeziou ! Ha pegen unanet-start e veze ar fouge a gemeremp en hor bro hag ar garantez a zougemp d'an tsar ! Hag evitañ, ... pebez koulz en e vuhez ! ...

Ar merc'hed, ar merc'hed rusian n'o deveze ket o far neuze. Ne oant mui yen ha dizeblant evel a-raok. Lavaret e vije e oant mezo pa vezent klevet o saludi an drec'hourien dre grial « houra ! ». Piou, e-mesk ofiserien an amzer-se, na anzavo ez eo e dle ar merc'hed rusian evit ar gwella gopr en deus bet ? ...

Ha dre an holl zeveziou laouen-se, edo Maria o veva gant he mamm en eur c'horn-bro kollet, ha ne



welas netra eus an degemer graet en diou gêr-benn d'ar soudarded. Gwir 'eo e oa marteze kreñvoc'h c'hoaz al laouenidigez er c'hêriou bihan ha war ar maez. Kerkent ha m'en em ziskoueze eun ofiser eno, e veze graet kement a stad anezañ ma ne grede mui eur paotr, eur jakedenn war e gein, tostaat ken ouz ar merc'hed.

Maria, — evel m'hon eus kontet a-raok, — a veze c'hoaz eur bern paotred yaouank war he zro. Ar remañ a rankas holl kila koulskoude pa zeuas en ti ar c'horonal an houzarded Burmin,war e vruched kroaz Sant Jorch, ha war e zremm eun « disliv plijus », hervez lavar an dimezelled neuze. Burmin, sklaer oa, a dennas evez Maria. Tra ma veze ganti e tihune eus he huñvreou. Ne vije ket gwir lavarout e klaske gounit anezañ. Ha koulskoude, eur barz, ouz he gwelout, en dije kanet :

« Se amor non è, ch'è dunque ? ... » (1)

Burmin a oa eun den karantezus, d'ezañ ar furnezse a blij d'ar merc'hed : ar furnez da veza dereat hag eveziek, hep fouge na goaperez. Eeun e oa ekeñver Maria, ha plegus war eun dro. N'eus forz petra a veze graet ganti pe lavaret, edo e sell hag e ene atao ouz he heul. Eun den izel a galon e tisene atao ouz he heul. Eun den izel a galon e tisene beza ; met gwechall, a lavared, e oa bet eur penn-skañv hep e bar. Ne oa ket an dra-se evelkent evit displijout da Varia, hag a veze douget, — evel an holl blac'hed yaouank, — da zigarezi follenteziou ar wazed, gant ma vijent kalonek ha leun a dan.

Muioc'h c'hoaz eget pep tra all, — muioc'h eget e hegarated, e gomzou c'houek, e zremm disliv hag

(1) Ma n'eo ket karantez, petra eo neuze ? ...

e vrec'h lienet, — dilavar an houzard yaouank a lakae faltazi lemm Maria da redek. Sklaer oa d'ezi e plije d'ezañ ; hag heñ, gant e furnez hag e skiant-prenet, a c'helle gwelout ivez e oa karet ganti dreist d'ar wazed all. Perak eta ne oa ket kouezet Burmin c'hoaz war e zaoulin dirazi? Perak n'he doa ket e glevet c'hoaz oc'h anzav e garantez? Petra a zalc'he anezañ? Pe an aon a zo stag ouz eur garantez wirion, pe gouezded ha finesa eun toueller-merc'hed? Kaer he doa soñjal, ne oa ket evit kompren. En diwez e teuas da gredi ne oa netra nemet aon. Neuze, ret e vije d'ezi kalonekaat anezañ, diskouez muioc'h a evez en e geñver, muioc'h a vignoniez zoken. D'ezi e vije ober an diskoulm. Ha mall a oa ganti gwelout poent ar gaozeadenn romantel o tont. Eun dra guz, n'eus forz petra e vefe, a bouez atao war galon eur vaouez. Maria a zeuas a-benn eus he zaol. Da vihana, Burmin en em ziskoueze ken leun a soñjou, e zaoulagad a lugerne kement bep tro ma veze Maria eno, ma seblante ar c'houlz beza tostik-tost. Komzet e veze eus an eured gant an amezeien evel ma vije bet eun dra diazezet evit mat, hag ar vamm dener a oa laouenholl, pa he doa he merc'h kavet eun danvez-pried en diwez.

Edo ar vaouez koz azezet eun deiz er sal-degemer, o tizober eur c'hoari « pasianted », pa zeuas Burmin e-barz, o c'houlenn Maria.

« El liorz emañ. It d'he c'haout. Me a chomo amañ da c'hortoz ».

Burmin a yeas er-maez. Ar vaouez koz a reas sin ar groaz, en eur soñjal : « Hizio e komzo marteze ».

Burmin a gavas Maria e-kichen eul lennig, dindan eun halegenn, eul levr etre he daouarn, gwisket en



eur vroz wenn, evel eur plac'h en eur romant. Goude eun tammig kaozeadenn, e tavas Maria a-ratoz-kaer, evit kreski ar strafuilh, hag ober d'ar paotr diskleria ar pez a oa war e galon e komzou berr. Evel-se e c'hoarvezas. Burmin, strafuilhet-holl, a lavaras en doa bet c'hoant pell 'zo da anzav eun dra bennak outi, hag a c'houlennas diganti e selaou e-pad eur vunutenn. Maria a serras he levr hag a sellas d'an traoñ evit diskouez hec'h asant.

« Me ho kar », eme Burmin, « me ho kar a-greiz va c'halon ... (Maria a ruzias hag a stouas he fenn muioc'h c'hoaz). Dievez oun bet. Kustum oun deut d'ho kwelout hä d'ho klevout bemdez. Re ziwezat eo bremañ evit kila. Soñjal ennoc'h, ha c'houi ken koant ha ken plijus ho toareou, a raio atao glac'har ha levenez va buhez. Met ret eo d'in ober va dlead, n'eus forz pegen kalet e c'hell beza, displega d'eoc'h eun dra spontus, eun dra hor ranno an eil diouz egile da viken.

« Rannet omp ! » a drouc'has Maria, buan, « biken ne c'hellin beza ho pried ... ».

« Gouzout a ran », emezañ a vouez izel, « gouzout a ran hoc'h eus karet eun den ... Met ar maro ha tri bloaveziad glac'har ... Maria, va flac'h muiakaret, arabat d'eoc'h lemel diganin levenez diweza va buhez : lezit ac'hanoun da gredi e c'hellfen beza ho pried ma ... »

« Tavit, en ano Doue ! Ranna a rit d'in va c'halon ! »

« Ya, gouzout a ran, gouzout a ran, asanti a rafec'h : ho pried a c'hellfen beza ... met ...pe zen a zo gwalleürusoc'h egedoun ? Dimezet oun ! ... »

Maria a sellas outañ, souezet-maro.

« Pevar bloaz 'zo abaoe oun dimezet », a lavaras Burmin pelloc'h « ha ne ouzon ket zoken piou eo va gwreg, na pelec'h emañ, na penaos e c'hellin he c'havout biken ».

« Petra ! » a grias Maria, « petra ! ... Pegen souezus ez eo ! Met kendalc'hit ... Me a lavaro d'eoc'h goude ... Kendalc'hit, m'ho ped ».

« War-dro penn-kenta ar bloaz 1812 », eme Burmin, « edon o vont da Vilna, ma edo hor rejimant neuze. Euz nozvez e tegouezis en eur gêrig hag e lavaris kemma kezeg ar c'harr-stlej. Met eur barrad-erc'h spontus a rae. Aliet e voe d'in gortoz. Ober a ris. Menoziou iskis a groge ennoun evelkent. E oa evel ma vije bet eun dra bennak o sacha warnoun da vont pelloc'h. An erc'h a goueze atao. Ne oan ket evit chom eno. Gourc'hemenn a ris staga ar c'hezeg ouz ar c'harr daoust da bep tra, hag e kemeris penn va hent pa edo an avel en he c'hreñva. Ar paotr-karr a droas en e spered mont war ar stêr skournet evit gounit tri verstad. Met riblou ar stêr a oa kuzet dindan an erc'h, ha tremen a rejomp en tu all hep gouzout. Ret e voe d'imp klask an hent bras adarre. En diwez ec'h en em gavjomp en eul lec'h dianav. An avel ne ehane ket da c'houeza. En eun taol e weljomp eur goulou bihan, ha me a c'hourc'hemennas mont etrezek ennañ. Eur vourc'hig e oa, en he c'hreiz eun iliz koad sklerijennet ha digor. E-kichen e oa eun nebeut kirri-stlej hag er sakristiri tud o vont hag o tont.

« Setu-heñ ! » eme unan bennak, tra ma tegoueze hor c'harr-stlej.

« En ano Doue ! » a lavarjod d'in, « perak oc'h ken diwezat ? Ar plac'h yaouank a zo semplet, ar



beleg ne oar tamm petra ober ; edomp tost da zistrei d'ar gêr. Deuit buan ».

Diskenn a ris hep respont ha mont e-barz an iliz, a-boan sklerijennet gant diou pe deir c'hantol. Eur plac'h a oa azezet war eur bank en eur c'horn teñval, hag e oa eun all o frota he zal d'ezi.

« Doue ra vo meulet ! » eme houmañ. « Deut oc'h en diwez. Me a gave d'in e oa an dimezell o vont da vervel ».

Eur beleg koz a dostaas ouzin hag a lavaras :

« Deomp ganti neuze ».

« Ya, va zad, deomp ganti » a respontis hep soñjal.

Ar plac'h yaouank a voe lakaet da sevel. Koantik e kavis anezi. Ne ouzon ket peseurt follentez, peseurt diskianterez dibardon a grogas ennoun ... Edon em sav en he c'hichen dirak ar gador. Ar beleg a oa mall gantañ echui. Tri gwaz hag ar vatez a oa wardro ar plac'h, ha ne daolent evez nemet outi ... Dimezet e voemp ! ...

« Pokit an eil d'egile », a voe lavaret.

Va gwreg a droas he dremm disliv etrezek ennoun. Edon o vont da bokat d'ezi...

« N'eo ket hemañ ! » a grias a-greiz-holl, « N'eo ket hemañ ! » hag e kouezas semplet.

Ar re all a sellas ouzin, spontet. Ha me da dec'hout, da vont er-maez eus an iliz hep na glaskfe den herzel, da lammat em c'harr-stlej ha da huchal : « Kuit ! buan ! ».

... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

« Va Doue ! » eme Varia, « ha ne ouzoc'h tamm petra a zo c'hoarvezet gant ho kwreg paour ! »

« Ne ran ket », eme Burmin, « ne ouzon ket e pe

iliz oun bet dimezet, na zoken ano ar gêrig am boa tremenet drezi. Ken dinec'h e oan goude va zaol ma en em rois da gousket er c'harr-stlej, ha ne zihunis nemet antronoz vintin, pell-bras ac'hano ; ar mevel a oa ganin a varvas e-pad ar brezel. Evel-se, biken ne c'hellin adkavout ar vaouez am eus graet goap outi en eun doare ken kriz, hag a zo paeet-mat bremañ, peogwir ez eo ken kriz all va stad ! »

« Va Doue ! Va Doue » eme Varia, en eur gregi en e zaouarn, « c'houi eo neuze ! Ha n'anavezit ket ac'hanoun ? »

Burmin a gollas e liou ... hag a gouezas ouz he zreid.



# PENNADOU
# ha
# KELEIER

# Notennou

## Ar bloavez brezonek

War dachenn al lennegez kaer, daou zarvoud a bouez a verkas ar bloavez 1935.

Da genta, embannidigez diou oberenn vras, da lakaat war renk hor gwella oberennou, unan e gwerzennou, « *Dirak Hent al Levenez* », gant D. K. Kongar, eben e komz-plaen, « *Geotenn ar Werc'hez* », gant J. Riou. E gwir, oberennou da veza tañvaet gant nebeut a dud ez int, an nebeut-se a zo gouest da varn hep fazi ha da gehela ar gened dreist pep tra. Seurt oberennou eo avat a ra braster ha splannder eur yez.

D'an eil, deut eur a-benn da voula e-kerz eur bloavez daou romant, « *An Tornaod* », gant Paotr Juluen, « *Trec'h ar Garantez* », gant Brogarour. Eun taol kaer hennez, pa soñjer pegen diaes eo embann seurt levriou. Diouz niver ar romantou moulet en eur yez eo e c'heller meiza nerz ha beoder ar yezse. N'eo ket hep poan, a gredan, nag hep emroüsted a-berz ar skrivagnerien, eo bet embannet an daou levr-se. Eun derou eo evelkent.

War dachenn ar ouiziegez, n'eus ket ezomm da ziskleria talvoudegez labour nevez Meven Mordiern, ar « *Prederiadennou diwar-benn ar Yezou hag ar Brezoneg* ». Deut gwelloc'h eo bet c'hoaz eget « *Istor ar Bed* », ha meulet eo bet d'in e meur a lizer digant

lennerien disheñvel-tre o spered hag o stad a vuhez. Aes eo da lenn ha heuliet e c'hell beza gant ne vern pe Vreizad desket.

War dachenn ar yez e c'hellan menegi, moarvat, tri labour savet ganin : « *Alc'houez ar Brezoneg Eeun* », « *Teñzor ar Gwenedeg* » ha « *Geriadurig Gallek-Brezonek an Troiou-Lavar* », graet o-zri da dostaat eun tammig c'hoaz d'hon tri fal bras e-keñver ar yez:

1. Aesaat ar studi.

2. Harpa ar brezoneg skrivet war ar brezoneg komzet.

3. Peurunvani, ha dreist-holl rei d'ar gwenedeg al lec'h a zo dleet d'ezañ.

Kalz muioc'h a vefe da lavarout da echui taolenn ar bloavez 1935. Diaes e kavan tevel war varzonegou Farnachanavan hag Urien Riwallon, war « *Rimadellou ar Gloud* ». Y. Ezel ha H. Kerhor, war votadeg ar c'huzuliou-kêr a-du gant ar yez, war labour « *Brezoneg er Skoliou* », ar C'helc'hiou Keltiek, « *Breiz* », « *Breizadig* », « *Feiz ha Breiz ar Vugale* », « *Ar Falz* ».

Ar ger diweza-mañ, siouaz, a zegas d'hor spered ar glac'har a vir ouzimp da ober eus ar bloavez 1935 eur bloavez mat. Da vihana, kavout a ra d'in e tle Sohier beza laouen o welout e genstourmerien o terc'hel hag o vont war-raok.

### Eur goumoulenn du : ar brezoneg er skoliou

Emañ an huñvre o tont da wir. Emañ ar brezoneg tamm-ha-tamm o lakaat e droad er skoliou. Labour pevar pe bemp rummad gwir Vrezoned a daol frouez en diwez, ha re abred n'eo ket.



An dra-mañ, a lavaran adarre, a zo an darvoud brasa bet c'hoarvezet en istor Breiz abaoe meur a gantved. Ra gendalc'ho ar brezoneg da astenn e lec'h er skoliou, ha kemmet penn-da-benn e vo amzer da zont ar vro. Digoret eo bremañ hent ar silvidigez.

Bez' ez eus en eur-mañ, hep tamm arvar, muioc'h a dud gouest da lenn hor yez eget n'eus bet biskoaz. An eskibien, « *Brezoneg er Skoliou* », « *Feiz ha Breiz* », « *Breiz* » a dle beza meulet evit se. « *Brezoneg er Skoliou* » dreist-holl, a zo bet o tifraosta an douar en eur c'hornig a Gerne, hag a fell d'ezañ bremañ gounit eskopti Kemper ha Leon en e bez.

Setu ma rankan, avat, klask tabut ouz va c'henvroiz eur wech c'hoaz. D'ar c'houlz m'emañ an trec'h o tont ganimp, emañ an darn vuia anezo o tilezel ar stourm. NE GOMPRENONT KET. Ne gomprenont ket e vevont, abaoe daou pe dri bloaz, en eun amzer vurzudus. Evito n'eus netra kemmet. Arzur goz a zo dihunet, hag emañ o vale dre hor maeziou. HOGEN N'E ANAVEZONT KET. Hag Arzur goz a ranko kent pell, am eus aon, mont da gousket adarre.

« *Brezoneg ar Vugale* », a zo bet harpet mat a-walc'h, eun amzer a zo bet, a zo damglañv. « *Brezoneg er Skoliou* » a c'houlenn harperien, tud da rei arc'hant, tud da ober tro ar skoliou... ha ne gav ket. « *Gwalarn* » a garfe skigna levriou e-mesk ar vugale, hag e-mesk ar vistri. Met penaos mont da ober brud, ma rankomp respont d'ar re a c'houlenno levriou diganimp, evel m'hon eus respontet er miziou-mañ : gortozit, kerkent ha ma teuio donezonou, e vo kaset levriou d'eoc'h ?

Souezet oun bet atao gant istor adsavidigez ar broiou bihan all. Lenn a reer ennañ bep tro traou evel-hen :

« Bodet e voe tud. Er c'henta bloavez e oant 30, en eil 300, en trivet 3.000, ha 300.000 goude dek vloavez ».

En istor adsavidigez (?) Vreiz, betek an amzeriou diweza, e vo lennet :

« Bodet e voe tud. Er c'henta bloavez e oant 30, en eil 30, en trivet 30, ha 30 goude dek vloavez ».

En diwez, emaomp o konta dre vil evel ar re all, ha n'eo ket dre zek evel a-raok. Ha setu ar Vrezoned aet skuiz, e-lec'h kalonekaat ha kenderc'hel. Gouzout a ran ez eus an diaester, ar boan-veva oc'h ober o reuz gwasoc'h eget biskoaz. Gouzout a ran ez eus bet krouet e Breiz oberou a zo aet da fall, o deus sunet arc'hant an dud ha distrujet ar fiziañs. Seurt traou a zo c'hoarvezet er broiou all ivez, rak e pep lec'h ez eus tud difur ha dizurz. Seul vuioc'h a se e tleer harpa ar re o deus diskouezet ar pez a c'hellont ober hep diaesaat hini ebet. Pe a-hend-all e vo kollet hor poan, ha pep tra da adober.

### Evit ar vistri

Kresk ar brezoneg er skoliou a laka dirazomp eur goulenn diaes : penaos deski brezoneg mat d'ar vistri ?

Kalz anezo n'anavezont nemet rannyez o c'hornad, ha darn anezo c'hoaz fall-tre. Evel-se, n'int ket gouest da gentelia.

Evel em eus lavaret, enno eo em eus soñjet dreist-holl o sevel « *Alc'houez ar Brezoneg Eeun* ». El



levrig-se e kavint holl c'heriou boutin ar brezoneg en o stumm reiz, hag e c'hellint hep poan ren o c'henteliou brezonek.

Neuze, ret e vo d'ezo studia levriou savet e brezoneg *unvan* hepken, ha diwall da veska trefoedaj gant ar yez skrivet.

« *Brezoneg er Skoliou* » eo a skriv d'in diwar-benn se. Lakaet e vez etre daouarn ar vistri, ha siouaz, etre daouarn ar vugale ivez, levriou brezonek koz fall-put enno ar yez hag an doare-skriva. Roet e vez al levriou-se gant Brezoned a youl vat, a dra sur. Met eur fazi a reont. Lec'h al levriou brezonek savet en eur rannyez hervez eun doare-skriva direiz eo al lenndiou bras evel hini Kemper pe hini Skol-Veur Roazon, lenndiou ma c'hell ar ouizieien mont enno da studia. Er skoliou bihan e reont muioc'h a zroug eget a vad.

### Evit ar vugale

Deut omp a-benn er bloaz-mañ da embann eul levr koant da rei evel priz er skoliou, « *Rimadellou ar Gloud* ».

C'hoant hor befe embann eul levr all er bloaz a zeu, « *Troiou Kamm Alanig al Louarn* », savet gant Jakez Riou, ha skeudennet gant P. Peron.

Eun tammig hir eo al levr koulskoude, ha ne ouzomp ket ha ne vo ket ret gortoz.

### « Brezoneg er Skoliou »

Evel ma oar hol lennerien, « *Breuriez ar Brezoneg er Skoliou* » a zo bet savet evit lakaat ar brezoneg da veza desket er skoliou kristen, evit harpa ar

vistri hag ar mestrezed-skol en o labour, hag evit rei priziou d'ar vugale o deus labouret ar gwella war an dachenn-se.

Ar Vreuriez ne labour nemet e kantoniou Keraez, ar C'hastell-Neve ha Pleiben. Met emeur o vont da sevel breuriezou all.

Betek bremañ ez eo aet ar Vreuriez war-raok atao. Tri bloaz 'zo abaoe m'eo bet savet, hag e kresk bep bloaz. War 19 skol a zo er c'horn-bro, e oa 2 o teski brezoneg er bloavez kenta, 8 warlene, ha 15 er bloaz-mañ. A-benn ar bloaz a zeu ne chomo skol ebet er-maez, ha ne vo den ebet e tro ar C'hastell-Neve, Keraez ha Pleiben o tisenti ouz gourc'hemennou eskob Kemper.

Evit niver ar vugale a zo bet desket d'ezo lenn ha skriva brezoneg, eo aet ken brao all an traou endro : 137 er bloavez kenta, 389 warlene, ha 684 er bloaz-mañ, hep konta ar re n'o deus ket gallet dont d'ar skol deiz an arnodenn.

Diou droiad a zo bet ranket ober evit lakaat ar vugale da dremen an arnodenn, unan e miz mae, hag eben e miz mezeven. 15 devez en deus padet al labour er skoliou.

Gwelloc'h brezoneg a vez skrivet gant ar vugale er bloaz-mañ eget warlene. Hag a se n'eus nemet meuleudi d'ober d'ar vistri koulz ha d'ar vugale.

Ar re-mañ a oa rannet evel kustum e tri rummad. Setu amañ o labour evit an arnodenn :

*Trivet Rummad* (ar re vihana) :

a) lenn e brezoneg pennadou aes.

b) respont eun nebeut goulennou war ar pennad lennet hag ar vuhez pemdeziek.



*Eil Rummad :*

a) skrivadenn aes.

b) lenn e brezoneg gant goulennou.

k) eun damskeud eus Istor Breiz.

*Kenta Rummad :*

a) displegadenn (dre skrid).

b) lenn e brezoneg gant goulennou.

k) Istor Breiz dre vras.

d) jedi e brezoneg (konta, kenstrolla, diskonta, lieskementi ha keitranna).

Bez' e oa 124 bugel er Rummad Kenta, 208 en Eil, ha 321 en Trivet.

An displega, ar skriva, al lenn hag ar jedi a oa gwelloc'h eget warlene. Evit an Istor, koulskoude, e chom c'hoaz kalz da ober. Bez' e c'heller lavarout e oar an holl vugale lenn brezoneg, an darn vuia mat-tre.

Pemp priz a zo bet roet d'ar vistri. 140 levr-priz a zo bet roet d'ar vugale.

Da vugale ar C'henta Rummad o deus bet notennou mat e vez roet eun « Testeni-Studi ». 38 a zo bet kavet gouest er bloaz-mañ.

Kreski a ra bep bloaz niver ar re a c'hell lenn ha skriva yez o zadou-koz. A-benn eun nebeut bloaveziou e vo 1500 bugel o labourat war ar brezoneg bep bloaz er c'horn-bro.

Bremañ, ret eo kompren ne c'hell ket seurt oberennou mont en-dro hep arc'hant. GWALARN a ra pez a c'hell evit kas levriou diwar gef « *Brezoneg ar Vugale* ». Met dispignou bras a zo. Setu perak ez eo eun dlead da bep Breizad mat kas eur gwennegig d'ar chomlec'h-mañ :

Breuriez ar Brezoneg er Skoliou, Châteauneuf-du-Faou (CC. 7887, Rennes).

**Lizer eur mestr-skol**

Unan eus hor mignoned, anezañ eur mestr-skol a stourm abaoe meur a vloaz evit ar yez, a skriv d'imp :

« Daleet kalz em eus da gemenn d'eoc'h ez eo bet degouezet ganin an diou bakadenn levriou priziou hoc'h eus bet ar vadelez da zegas evit bugale va skol vrezonek. Beza int bet embannet a-gevred gant ar priziou all war ar roll-loreidi, ha lorc'h a oa er vugale o deus dleet sevel diou wech war al leurenn evit mont da glask priziou evit al lennegez hag evit ar poelladennou.

« Mil bennoz Doue d'eoc'h, aotrou ker, evit ho madelez. Hen lavarout a ran d'eoc'h, eur frealz eo evidoun gwelout penaos ez eo aet war-raok evit ar brezoneg va bugale-skol, ha gwelout war eun dro penaos evito ar ger *Breiz* n'eo ket eur ger goullo.

« Ar pez a ra poan d'in eo gwelout pegen nec'het oc'h a-wechou evit kaout peadra da skigna ar skridou brezonek. Hag em eus soñjet e kement-mañ : bremañ hoc'h eus dindan an dourn kalz skridou a bep seurt ; ma vije gallet sevel ganto levriouigou heñvel ouz an daou a gasan d'eoc'h ? Soñj am eus eus ar berz o deus bet al levriouigou-se bremañ 'zo eun daou-ugent vloaz. Marteze levriouigou e-giz-se e brezoneg skignet er staliou levriou, el levraouegou en tiez hent-houarn, a gavfe kalz prenerien ? Va digarezit da lavarout d'eoc'h va menoz evel m'emañ. Me 'garje kement gwelout an dour o koueza puilh war vilin Gwalarn karet ! ».



Trugarez d'hor mignon evit al lizer mat-se. Gwir eo hon eus levriou e-leiz e ti GWALARN, a vefe aes da werza, en doare ma vefe gallet moula muioc'h. Met evel ma lavar Meven Mordiern, en e *Brederiadennou* (I, p. 55), ar pez a vank d'imp ar muia bremañ eo « kenlederien difaezadus, kenharperien binvidik, ha kendalc'herien ». Ma karfe pep hini en e gorn ober eun tammig brud en-dro da WALARN ha da GANNADIG, ne vefe ket ken kalet a dra sur ar samm spontus a labour hag a c'hlac'har a rankomp dougen bremañ.

**Diwar-benn ar Simbol**

Eur respont hepken hon eus bet betek bremañ d'ar goulenn graet e niverenn miz eost diwar-benn ar Simbol. Met ar respont-se a zo ken mat ma talv ar boan e voula en e hed. Digant an Aotrou P. Bourdelles, kelenner e skol Sant Jozeb, Lanuon, e teu :

« Ar Simbol a vefe eun dra a dalvoudegez, ma vefe kaset da benn, — hizio end-eeun pa gomz darn (droug enno o welout ne gouez ket ar brezoneg, kaer ez eus skei warnañ), pa gomz darn eus adsevel anezañ, *enep* ar brezoneg, er skoliou, savomp anezañ *a-du*.

« Klemmadenn an Naoned a vezo ivez va hini. Teir gwech em eus klasket tremen arnodenn ar Simbol. Studiet em eus a dro vat al levriou gourc'hemennet ; klasket em eus goude se en em glevout gant barnerien. Teir gwech eo aet va zaol da fall ; biskoaz n'em eus gallet en em gavout ganto.

« Peogwir e c'houlennit aliou, e roin d'eoc'h va hini war e hed, a-zivout danvez an arnodenn, ar

stumm-labourat, ar c'houlz da dremen an arnodenn.

« I. *Danvez-labour.* Ret e vefe beza barrek da dremen dre skrid ha dre gomz, hag e pep hini anezo e vefe c'hoaz diou lodenn : unan hag e vefe trawalc'h, enni, gouzout geriou ar « Brezoneg Eeun », unan all diaesoc'h, hep beza re ziaes.

a) dre skrid. Beza barrek da sevel eur gontadenn, eun danevell, eur studiadenn bennak gant geriou ar « Brezoneg Eeun », — ha goude, eun « dictée », tennet eus al levriou roet da studia. Goulennou war ar yezadur, hag all.

b) dre gomz : komz, goulenn ha respont, gant geriou ar « Brezoneg Eeun », da ziskouez e vezer barrek da gomz hep chom da soñjal e tro ar frazennou, — ha goude, displega eur pennad eus al levriou merket.

Evit se e vefe ret eta embann raktal *roll geriou ar Brezoneg Eeun* hag *al levriou da studia.*

Diwezatoc'h e vefe arnodennou uheloc'h : istorour, mentoniour, hag all, betek tizout pal arnodennou ar broiou all.

« II. *Penaos labourat ?*

Skol-uhel OBER ne dle kaout pal ebet nemet lakaat an neb he heuilh barrek da dremen an arnodenn. Ma vez gortozet, evit aoza ar Simbol, unan ha n'en deus netra d'ober nemet se, e vo gallet gortoz pell !

N'oun ket « Simboliad ». Met ma n'hell ket ar Simbolidi skolia ar re a zo o klask tremen an arnodenn, me a zo prest d'hen ober, adalek m'ho pezo embannet danvez-labour.



Ar skol-hañv, ivez, moarvat, a dalvezo eun dra bennak.

« III. *Pegoulz tremen, pelec'h ?*

Er skol-hañv.

Er goueliou brezonek.

Pa c'hellfed en em gavout, a-hend-all. Met neuze :

1) *ar varnerien* a dleo dont hep digarezi, na pa ne vefe nemet unan pe daou da varn.

2) *d'ar re varnet*, avat, e vo da baea d'ezo o beaj.

« Ne welan netra ken da aoza evit ar Simbol. Ar pez a lavaran d'eoc'h ne vefe ket diaes, ha talvoudus e vefe. C'hoaz eur wech, ma anavezit unan bennak o klask eur c'helenner, n'en deus nemet skriva d'in ; me a raio diouz va gwella ».

**Diwar-benn Turkia**

An Aotrou R. Jestin, a zo o chom e Turkia, a gas d'imp ar respont hor boa goulennet e niverenn miz gouere :

« ...C'hoant am eus ivez ober diouz va gwella evit respont d'ar goulenn a raec'h e niverenn diweza Gwalarn, p. 58.

« Fals-tre eo menoz H. Kerhor diwar-benn blenierez an Durked. Setu ar pez a zo er gudenn : 1) An Durked bremañ a fell d'ezo kas kuit an holl draou arabek o deus bet kement a levezon warno gwechall. Komz eus ar Sultaned, eus an Impalaerded ottomanek a zo pec'hed bras, ma n'eo ket evit milliga anezo, rak holl istor an impalaerded-se a zo eun direiz bras dirak daoulagad an Durked bremañ, ha da zi-verka trumm ha klok diouz gwir istor ar Ouenn

durkek, Ar skritur arabek a zo bet eta harluet a-gevret gant studi an arabeg hag ar perseg. Ar relijion vuzulmat n'he deus ket echu c'hoaz da baka taoliou. E domani ar gwir, ar gevredadouriez, hag all, an amprestou (ha bras e vezont) graet digant ar sevenadur arabek a zo distrujet an eil war-lerc'h egile. Emeur d'ar mare-mañ o kas kuit diouz ar geriadur an holl c'heriou arabek ha persek. En eur ger, pez a voe enoret dindan ar Sultaned ottomanek a zo argaset taer bremañ. Kudenn ar sonerez hag an arz n'eo nemet eur pennad eus al lisiaouadur brasse. *Ha n'eo tamm ebet sonerez hag arz turkek a zo troet kein d'ezo, hogen sonerez hag arz amprestet digant Turked diskiant amzer an Osmanliou.* A-hendall ar gwella anatadur eus an dra-se eo al labour graet diouz eun tu all gant ar Poblrenerez turkek evit klask e pep korn eus ar vro ar geriou koz, ar sonerez koz, ha pep tra a zo turkek *gwirion ha glan.* 2) Ma ra an Durked amprestou digant ar c'hornog, ne reont se nemet evit traou a-ziavaez evel ar gwiskamantou, ar yec'hedouriez, hag all. Eur strivadenn vras a zo graet evit dont da gaout eur gelennadurez turkek-rik ha gallout ober e tachenn holl ezommou speredel ar vro hep skoazell ar gelennerien estren. Ouspenn se a zo : an Durked a gav d'ezo emaint o tistrei d'o gwir orinou p'en em droont ouz sevenadurioù koz Azia-Vihana, hini an Hittited hag hini ar Sumered dreist-holl. Hag e lavaront ez eo o Gouenn he deus roet d'ar bed-holl madelez ar sevenadur. Hini ar C'hresianed n'eo nemet eur skourr eus re Azia-Vihana hag Attila a zo bet ar sevenaer bras en deus miret ouz Barbared Europa da veza breinet gant an tufadur romanek. Ha nouspet mojenn



all c'hoaz. En doare ma ne ra Turkia, he deus roet gwechall kement ha kement d'ar poblou all, en eur gemerout bremañ traouigou diganto, nemet eun enor bras d'ezo.

« Evit echui, an Durked a rafe eul labour eus ar re gaera hag eus ar re reizeka evit o Gouenn hag o broadelez, hogen ec'h en em gemeront evel begel ar Bed e pep dalc'h hag e kouezont en dreistpennerez hag el lu ».

**Skol-hañv ar brezoneg**

Eur skol-hañv, — an hini genta, — a zo bet dalc'het e miz eost diweza e-kichen Plouvouskan, en hanternoz da Landreger. Setu amañ ar pez a skriv d'imp Kerlann, unan eus an aozerien :

« 36 a yaouankizou o deus lojet e-kerz ar miz-mañ en Herberc'hti. Eun niver all a weladennerien a zo deut ivez, en o mesk maer ar barrez. Kenteliou brezonek a vez bep mintin, ha studierien galonek omp holl. Geriadur, lennadur, skrivadur a bep seurt a vez graet ganimp. Goude lein ez eomp d'an aod da gouronka peurvuia, pe ez eomp da welout an tarziou uhel o stlapa ouz ar reier. Ar vro a zo kaerkenañ. Lojet-mat omp e Kernevez Vihan, ha mignoned gant an dud tro-dro. Eur blijadur eo brezonega ganto, ha zoken o sikour da zourna gwiniz, trei lin, pe all ».

Ra vezo graet skoliou-hañv e pep korn a Vreiz bep bloaz. Netra gwelloc'h da rei kalon d'ar re yaouank, ha ma karer ivez, da zougen tud ar vro a dro-war-dro da garout o yez.

« **Ar Falz** »

Abaoe maro Yann Sohier, dalc'het he deus AR FALZ da veva, ha niverennou kaer he deus embannet. Diaes eo d'ezi beva koulskoude. Ezomm he deus kaout muioc'h a lennerien, muioc'h a harperien. Ezomm he deus en em astenn, da c'hallout ober he labour mat e pep lec'h dre ar vro. Eun dlead eo d'an holl koumananti d'ar gazetenn n'eus nemeti oc'h ober brud evit ar brezoneg e-mesk mistri skoliou ar gouarnamant.

Unan eus an doareou gwella da harpa AR FALZ eo ivez rakprena al levrig emañ o vont da voula : « Tregont Kanaouenn evit ar Skoliou ». Ar c'hanaouennou-se, dibabet gant eur mestr-skol e-mesk kaera toniou Breiz, a zo graet a-ratoz evit ar vugale. Ar priz eo eur skoed (25 lur an dek). Kas an arc'hant da : J. Delalande, 56, rue A. de Guernisac, Montroulez (Kont 23.854, Roazon).

**Diwar-benn ar Brezoneg Eeun**

An Ao. R. Jestin a skriv d'imp :

« Pa 'm eus degemeret niverenn diweza GWALARN, ret eo d'in anzav an treant en deus va lakaet da gaout. Eun dra dalvoudus, eun dra a bouez hoc'h eus graet, setu pez a zo ken anat ma ne dalv ket ar boan da veza imbourc'het muioc'h. Hogen perak eta em eus kavet ennañ abegou a c'hlac'har ? N'eo ket diaes hen menegi :

« Unan eus va brasa plijadurioù en eur lenn GWALARN a oa degaset gant glander ar yez. Pebez diforc'h etre houmañ hag an trefoedachou leun a c'heriou gallek a zo, siouaz, n'eo ket hepken komzet



gant an dud, hogen implijet gant re a skrivagnerien berrboell ! Ha peseurt doare da ampresta geriou ! Distummet ar re-mañ en eur c'hiz lu ha c'hoarzus gant tud dizesk, eur vez lenn anezo war gelaouennou breizat. Koulskoude unan bennak eus an urupailhou-se am eus bet ar souez da gavout e-touez re ho keriadurig. Va digarezit, n'oun ket evit meizout e terefe ano Brezoneg Eeun ouz an traou dic'hoantaus-se. Rak pez a zo ar gwasa aze eo ma 'z eus *geriou dibabet* e kudenn. Hag an dud a zesko anezo a gemero evel-se e-touez geriou brezonek rik eun darn vihan a zilerc'hiadennou gallek. Peogwir ez eus kementadou brezonek, perak chom hep lakaat anezo da veza graet ganto muioc'h-mui ? Kavout a reot marteze e pouezan kalz war tu-se hoc'h oberenn, na zellez a-hend-all nemet meuleudiou. Abalamour eo n'eus netra a gavan ken feukus ha digalonekaus eget gwelout en eur yez a zo hogos deut da veza e-touez darn eus ar vrezonegerien eun trefoedach ken gallek ha brezonek, amprestou digant ar galleg, tra ma koller ar geriou brezonek gwirion. Me a gav e tlefed ober an holl c'hallus evit skuba ar geriou gallek er-maez eus hor yez. Amañ an Durked bremañ, aet skuiz gant argadenn an arabeg e-barz an turkeg, o deus en em lakaet da c'hlanaat hemañ diehan ha kalonek, dre azrei o lec'h d'ar geriou turkek koz kement ha ma kaver diouto. En holl skoliou, da skouer, berzet striz eo ober gant geriou na vefent ket turkek rik. Yezadurioù ha geriadurioù nevez a zo savet e-leiz. Muioc'h a ezomm o defe ar vrezonegerien d'ober er c'hiz-se, e-lec'h m'hellont hen ober.

Displegomp bremañ traou dic'hoantaus, d'am meno, lennet en « *Alc'houez ar Brezoneg Eeun* » :

| | | |
|---|---|---|
| *lamp* | e-lec'h | *kleuzeur* |
| *chase* | — | *hemolc'h* |
| *dañsal* | — | *koroll* |
| *montr* | — | *eurier-godell* |
| *fourmaj* | — | *keuz* |
| *mouchouer* | — | *frilien* |
| *bouton* | — | *nozelenn* |
| *paz* | — | *kammed* |
| *foet* | — | *skourjez* |
| *koustiañs* | — | *askre* |
| *doñjer* | — | *heug* |
| *kontrol* | — | *enep* |
| *dija* | — | *diagent* |
| *bandenn* | — | *strollad* |

Ha pa 'z eus daou c'her brezonek, unan tostoc'h d'ar galleg, perak kemerout hemañ ? Da skouer :

| | | |
|---|---|---|
| *mintin* | ha meneg ebet eus | *beure* |
| *medisin* | — | *mezeg* |
| *brank* | — | *skourr, barr* |
| *houlenn* | — | *tonn* |

Ha koulskoude, meneget eo *beg* e-kichen *genou*. *Eon*, a gav d'in, a zo brezonekoc'h eget *spoum*.

Evit echui, lavarout a rin d'eoc'h ivez, p'emaomp o komz diouz levezon ar galleg war ar brezoneg, n'em eus meizet biskoaz perak eo bet perc'hennet an diskrivadur soniadourel-bremañ evit ar brezoneg. N'eo ket diaes evelato kemer eur resisskritur eeun ha reizveizadet aozet diouz ezommou ar yez vrezonek ! E-lec'h an dra-se ar skrivadurez c'hallek pe dost



a zo gwisket ouz ar brezoneg : *ou* e-lec'h *u*, *u* e-lec'h *ü*, *eu* e-lec'h *ö*, *ch* e-lec'h *s* gant eun tired kognek pe neuze *sh*, hag all. Ret eo eta anzav eo ar Vreiziz dic'hallus d'ober gant o yez hep harp hini ar C'hallaoued en doare-mañ-doare ? Eur gaer a vez eo neuze.

Arabat d'eoc'h kredi emaoun oc'h arnodi ober rebechou d'eoc'h. Re e veizan pegen dleüs eo Breiz en ho keñver, ha re alies e soñjan ennoc'h gant eun esmae gwirion. Ne ran nemet digeri d'eoc'h va c'halon leun a c'houervoni a-enep enebourien hor yez, n'am eus graet, siouaz, koulz lavarout netra eviti betek amañ. Plijadur am befe, ma teurvez d'eoc'h hen ober, gwelout ar pez am eus displeget amañ kinniget da varn lennerien GWALARN. »

Skiantek-tre e kavan al lizer-mañ. Hag ar wirionez a zo gant R. Jestin, pe a vefe kentoc'h, ma vefe ar Brezoneg Eeun estr eget eur benveg roet d'an dud *da ober gwelloc'h eur wech m'o devo e zesket*. Ar respont d'al lizer-mañ a vo kavet er pennad : « *Brezoneg Eeun ha Brezoneg Glan* ».

Skiantek eo ivez pez a lavar R. Jestin diwar-benn an doare-skriva. Amañ emaomp pell diouz an dioan doare-skriva. Amañ emaomp pell diouz an diotachou-bugel hag an amoedachou omp boas da glevout digant enebourien ar yez unvan. Koulskoude, kredenn GWALARN a viskoaz eo bet houmañ : klask kemma eun dra bennak en doare-skriva a zo koll amzer, koll arc'hant, ha marteze koll ar yez. Doare-skriva ar yez unvan a dle chom evel m'emañ, *hep an distera kemm*, a-hed ar c'hantved-mañ da vihana. Neuze e vo poent gwellaat. Setu aze, d'hor meno, ar wirionez. Ha ret e vefe d'eun darvoud bras bennak dont evit hol lakaat da gemma hor c'hredenn.

### Eul levr nevez diwar-benn ar brezoneg

Dizale e vo roet da voula eul levr a bouez, e galleg, diwar-benn « ar yez vrezonek, petra e voe, petra eo, petra e tle beza », gant an Ao. M. Guieysse. E Roazon, en Ti-Moulerez Kenwerzel e vo embannet.

### Er broiou keltiek tramor

Eur c'helou mat a zeu d'imp a Gerne-Veur. Hervez niverenn diweza KERNOW, damechu eo dournskrid ar Geriadur Kernevek-Saoznek, ha lakaet e vo da voula a-benn eun nebeut sizunveziou.

A Gembre e teu d'imp eur c'helou fall : maro ar gazetenn Y FORD GRON. Marteze he doa klasket ober re. Fellout a rae d'ezi beza lennet gant an holl. Hogen ne oa ket graet da blijout d'an holl.

War THE IRISH PRESS an 30 a wengolo ez embanner eur pennad diwar-benn « Ar Brezoneg er Skol ». Troet eo bet ar pennad-se e brezoneg e BREIZ ATAO an 10 a viz du.

### S. A. V.

Skriva a reer d'imp :

« E Paris ez eus savet eur strollad ar vrezonegerien, pe e berr S. A. V. Bep pemzektez e vez ganto eur vodadeg (d'ar yaou, da nav eur, e *Café du Bel-Air*, place Bienvenue). Etre pemp-war-nugent ha tregont a dud a vez eno. Unan pe unan anezo a ra eur brezegenn war eur gudenn en deus dibabet a-raok. Eur vreutadenn a vez da heul, ha pep hini a c'hall a vez end-eeun pedet start da lavarout e c'her.

« Evel ret, ne vez lavaret ger gallek ebet.



« Setu amañ ar prezegennou a zo bet graet :

An Aotrou Maze : Prezegenn genta.

An Aotrou Jaffres : eur Veaj e Kembre.

An Aotrou Bachellery : an « Urdd » kembraek.

An holl : Ragaozadenn an amzer-ehan.

An Aotrou Gwilhou : Paliou S. A. V.

An Aotrou Breton : Herberc'hti Plouvouskan.

An Aotrou Stervinou : Sevenadurez Vreizek.

An holl : Breutadenn diwar-benn dilennadur ar Merc'hed.

An Aotrou ar Menn : Giziou Kerne.

« S. A. V. a zo renet gant : an Aotrou Herve Maze, pennrener ; an Aotrou Bachellery, eilrener ; an Aotrou Jaffres, sekretour.

« Labourat a reer evit sevel eur gelaouenn drimiziek. Spi hon eus e tiwano a-raok ar bloaz nevez.

« An holl vrezonegerien eus Breiz o tremen dre Baris a zo pedet start da zont da S. A. V. ».

### Sizunvez al Levr e Naoned

« Sizunvez al Levr Brezonek » a zo bet dalc'het e Naoned etre an 30 a viz gwengolo hag ar 6 a viz here. Deut eo an taol da vad. E-mesk al levriou gwerzet, ar re niverusa eo ar re skrivet e brezoneg unvan. Trugarez d'an Naonediz o deus lakaet o foan da aoza an diskouezadeg.

### Deiziadur Brezoneg 1936

Deiziadur erminiget « Breiz » (skeudenn gant X. de Langlais).

Deiziadur « Yann Landevenneg » (skeudenn gant X. de Langlais).

Deiziadur « Arzur » (skeudenn gant X. de Langlais).

Deiziadur e koun milvet bloaz Landevenneg.

Deiziadur « Yann Sohier » (skeudenn gant X. de Langlais).

Pep deiziadur : 1 lur 75. O-femp : 7 lur. Skriva da : « Editions M.A.D. », Pleiber-Krist.

Spi hon eus ne vo ket saotret an deiziaduriou gant faziou spontus en doare-skriva evel warlene.

**Brezoneg ar Vugale**

Setu amañ roll diweza an donezonou :

An Dim. Gourlaouen : 30 l. — An Dr. J. Le Goff : 10 l. — An Ao. Fred Moyse : 47 l. 50. — An Ao. Duchauchix : 5 l. — An Ao. Maury : 17 l. — Dizano : 5 l. — An Ao. J. Riou : 20 l. — An Ao. Mill-Arden : 38 l. — en holl : 172 l. 50.

Setu amañ roll al levriou kaset :

D'An Ao. V. Seite, Skol Sant Jozeb, Landerne : 183 l.

Chom a ra er c'hef : 103 l. 80.

# " GWALARN " ha " KANNADIG GWALARN "

GWALARN. — Eun niverenn bep miz. Priz ar c'houmanant-bloaz : 30 lur (broiou estren : 35 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 22 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

KANNADIG GWALARN. — Stag ouz « Gwalarn ». Eun niverenn bep daou viz. Priz ar c'houmanant-bloaz : 15 lur (broiou estren : 20 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 12 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

LIESSKRIVADURIOU GWALARN. — Follennou, liesskrivet, warno labouriou a zeskadurez diwar-benn ar brezoneg hag ar yezou keltiek. Embannet:

*Teñzor ar Gwenedeg*, gant Roparz Hemon (diviet)

Emeur oc'h embann :

*Geriadurig gallek-brezonek an Troiou-Lavar poblel*, gant Roparz Hemon (embannet betek al lizerenn « P »). Ar follennou embannet betek-hen a zo diviet. Bez' e tleer rakprena : 10 lur ar 5 kaier (10 follenn e pep kaier, talvoudegez 20 pajenn moulet).

LEVRIOU DIWEZA. — *Mentoniez*, gant C. L. Kerjean. Priz : 12 lur.

E gwerz e ti «Gwalarn » : *Geotenn ar Werc'hez*, gant J. Riou, mouladur kaer. Prix : 30 lur (al levrmañ n'eo ket embannet gant « Gwalarn »).

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest Ar Merour : Y. Drézen

